# GWALARN

## PREDERIADENNOU
## DIWAR-BENN
## AR YEZOU HAG AR BREZONEG

gant

**MEVEN MORDIERN**

(Levrenn VI)

Diwez

**88**

**MEURZ 1936**

# Prederiadennou

## diwar-benn

# ar Yezou hag ar Brezoneg

gant

**MEVEN MORDIERN**

(Levrenn VI)

Diwez

TAOLENN



## XXXII. AN DIOU REIZ HOUARN (1)

Ne vern petra a raer, diou reiz a zo na dleer terri birviken, war zigarez ebet, dre ma 'z eo stag outo buhez ha nerz ar vreizadelez. An diou reiz-se a c'heller berrzastum en diou youc'hadenn-mañ: *Brezon da genta ! Brezoneg hepken !*

*Brezon da genta !* Kloc'hadou an tremen-maro eo ar youc'hadennou-kenstourmi-all a bep seurd a glever e Breiz evit an amzer. Houmañ, ha houmañ hepken, ma vez lakaet ar spered, ar galon hag an oberou a-unan gant an diweuz, a vo eun harz ouz an holl nerziou dispenn ha dichafranta Breiz a zo gwasoc'h-gwaz oc'h ober freuz ha reuz amañ. Taolit evez ! Mad enebourien ar vreizadelez eo e vefec'h evel-se kaset d'eur bruzunadur a bobl gant disheñvelded ho kredennou relijiel, politikel, kevredadel, h. a. O mad eo e vefec'h ouz en em gasaat, ouz en em zismegañsi, ouz en em skei, ouz en em zrailha an eil re ar re-all. An enebourien-se en em gav en o zouez paotred bet kelennet hag aroutet-mat war kement tu a zo da douella ha da hoala an dud, teodou flour ha loavus barrek da drei eun den kadarn penn evit penn, d'e lakaat da gasaat pez a gehele ha da gehela pez a gasae. Diwallit diouz an teodou aour a glask ho kendrec'hi da gredi ez eus traou

(1) Reizhouarn a zo bet eun ano-den brezonek er Grennamzer, hag eun ano-sant, 'zo kaeroc'h ! J. Loth, war *Rev. celt.* 1909, p. 319.

pouezusoc'h eget ar vreizadelez da lakaat da genta. Diwallit diouz ar bilpouzed a glask ho tigalonekaat hag ho tistrei diouz labourat evit ar vreizadelez, pe ho isa an eil re ouz ar re-all dre vaga piz an dizunvaniezou en ho touez ha dre hada dizunvaniezou nevez (2). Ret eo adsevel, startoc'h eget m'eo bet biskoaz, ar bloc'had brezon. Setu petra a dalv da lavarout ar youc'hadenn: *Brezon da genta !* Anezi eul louzou-digontammi ouz an enep-nerziou a ziavaez, emañ ivez ar youc'hadenn-se eul louzou-parea ouz an enep-nerziou a-ziabarz, me a venn lavarout an nerziou fall a zo o tiwana e kalon pep den diwar wanennou an temz-spered: emc'hloar, gwarizi, droukrañs. Ar Bobl — hag, a-unan ganti an arouez-veur o tiforc'ha ar Bobl-mañ diouz poblou-all ar bed, ar Yez — a c'hell beva e-pad milvedou. Dlead pep Brezon eo mouga en e greiz, *anezañ e-unan*, kement luskad-ene, kement trivliad-kalon a c'hellfe dismeraat pe wanaat ar Vuhez Veur-se. En Emvestronia emañ mammenn an nerz evit ar Vrezoned a-hiniennou evel evit ar Vrôad a-bez.

A-hend-all — daoust hag ezomm ez eus d'hen lavarout ? — ne lakan er youc'hadenn *Brezon da genta !* netra a-enep ar Spered kristen, ar vuhezegez kristen, ar ouiziegez hag ar sevenadurez. N'eo ket ar youc'hadenn-se eur walenn-vougerez sounnet ouz ar sklerijenn, na kennebeut-all eur c'hef-tan taolet etre ar poblou. N'eus o tont war he lerc'h, *ma vez intentet gant an vrezonegerien-all evel m'ec'h intentan-me*, skol ebet a c'hevierez brôadel hag a gasoni ouz an estren. Lavaret eo bet nevez-zo gant eur Gall desket ez eo ar vrôadelouriez eur walenn a gastiz, eur vammenn a reuziou (3). Hogen, dre natur, ne sko ket muioc'h diouz an tu-se eget ne vern pe gefluskad meur-all eus an ene, eget ar gredennelouriez (ar garantez ouz ar gredenn-mañ-kredenn) da skouer. Pep kefluskad meur a c'hell diroudenni, trevaria, ha dont, da heul, da walenn a gastiz (4). Ouspenn-se, arabat ankounac'haat ez eo brôadelouriez diroudennet ar brôadou bras mac'hom he deus laket da sevel brôadelouriez ar brôadou bihan gwasket dre nac'h outo ar gwir da virout o yez hag o ano. Ken euzus ar brezeliou brôadel hag ar brezeliou relijiel, politikel ha kevredadel. Den ebet n'em dislavaro. Kevezerez a zo ret koulskoude etre ar brôadou. Hogen, war dachenn an oberou a beoc'h, war dachenn ar sevenadurez hepken. *Hep kevezerez leal, hep kendamouez yac'h war dachenn al labouriou a sevenadurez, e teu ar brôadou da lezirekaat, da vori ha da givnia er brovinsiadegez.* Brôadelourien, hag a zo gouest da ober o seiz gwella evit lakaat ar yezig a garont da zont da yez a zeskadurez

(2) N'eo ket eus an dud-se peurliesa diavaezourien ha tud fall. Nemet seul-vui a se ez eus da ziwall diouto, ha seul noazusoc'h ez int. Meur a dro deñval en Istor Breiz, er Grenn-amzer, meur a wanaenn vantrus, a zeu da sklaer hag a vez kavet hec'h andon pa gouner ez eus bet amañ a bep amzer « keginerien » evit « keginat » Brezoned, ha ragaoza, da heul, Breiz da vont ouz ar ber, pe mar deo gwell ganeoc'h evit he lakaat dindan gazell-ge.

(3) L. Dimier, *Histoire et causes de notre décadence*, 1934. Eur skouer anat eo al levr-se eus an digempouez-spered a zo bet lakaet da ren gant brezel 1914-1918 ha gant ar rivinadegou hag ar reuziou bras-all deuet da heul. Bez' ez eus e levr Dimier sotoniou ha gwirioneziou mesk-ha-mesk.

(4) Bez' e vez bepred trevariadennou dre ma vez dalc'hmat speredou digempouez hag a zistres kement a zegemeront. Diwallit diouz beza eus ar re-se !

hag a sevenadurez, a vez anezo peurliesa tud hag a vije chomet digas ha dilabour ma vije bet ret d'ezo beva beuzet en eur yez vras komzet ha skrivet gant tud a ugentmilionadou. Dre o strivadennou e krouont, — pe e klaskont kroui, — kreizennou aoza-deskadurez, kreizennou-aoza-sevenadurez, ha seul liesoc'h ma vezo eus ar c'hreizennou-se dre ar bed, seul welloc'h e vo.

N'eus netra hag a ve mougusoc'h, lazusoc'h d'al labour sevenadurel eget an unvanded pounner ledet war darniou bras eur ar bed gant ar poblou-mac'hom o klask kas da get kement yez ha kement sevenadur n'eo ket o hini. E derou an oadvez kristen, ar Romaned, gant astenn mantell-vouga unliou hag unstumm o yez hag o sevenadur eus moger Hadrian d'an Ad-Atlas ha d'ar mor Du, o deus plaenaet hag evel digoret an hent d'ar Varbared dre vorza ar poblou sujet, o laza enno ar spered-krouer, ar spered-embreger, ouz o c'has e pep tra da heulierien, da zrevezerien eus an izela seurd (5). Er $V^{vet}$ kantved, edo aet skuiz-divi an dud, hep gouzout d'ezo peurvuia, gant gwelout atao en-dro d'ezo an hevelep traou. En em varbarekaat a rejont a galon laouen, — kalz anezo da vihana, — o tegemer digant an argadourien betek o doareou d'en em envel ha d'en em wiska (6). Frouez dalif eus levezon vougus an Impalaerded roman eo ar c'hantvedou bet anvet gant

(5) V. Chapot, *Le Monde romain*, 1927, *passim* ; F. Lot, *La Fin du Monde antique et le Début du Moyen-Age*, 1927, pp. 169-70 ha *passim*.

(6) Testeniou gant G. Paris, *Esquisse historique de la littérature française au Moyen-Age*, 1907, pp. 24-6 ; F. Lot, *op. cit.* pp. 457-8. Ch. Oman, *The Dark Ages (470-918)*, eil mouladur, London, 1908.



an Istorourien « Kevrenn deñval ar Grenn-amzer » : $V^{vet}$- $X^{vet}$ kantved : pemp kant vloaz a zizurz, a vrezel, a gaeznez hag a hudurniez !

*Brezon da genta* n'eo ket garm-emgann eur vrôad a gred d'ezi beza unouenn ha trec'h dre zreistelez he gwad d'ar brôadou-all. Gwall-nebeut a frouez am bije tennet eus ar studiou war an denoniez, em eus kendalc'het ganto bloaz-ha-bloaz abaoe ar mare pell (1891) ma kouezas etre va daouarn evit ar wech kenta levriou an Ao. de Quatrefages, ma stagfen ouz ar stur-se eun hevelep ratoz. Arabat adober amañ fazi hitleriz o deus diazezet o c'hredenn vrôadel war eur ouenn-dud ariek n'eus bet biskoaz anezi (7). Eun dra wir hepken d'en em harpa warnañ : bez' ez eus e-touez ar Vrezoned (ha bez 'ez eus bet a-holl-viskoaz) kement a dud speredek, kement a dud barrek, pe danvez enno da zont barrek, ha ma 'z eus er brôadou-all. N'eus abeg ebet, gant-se, d'en em stoui dirak ar brôadou-se pa c'houlennont divergont ouzimp en em heñvelekaat outo evel pa vije ac'hanomp Morianed warlerc'hiet pe ouezidi. *Labourat d'en em wellaat dre an hent brezonek, ha drezañ hepken, rei sikour d'ar re-all d'en em wellaat dre an hevelep hent,*

(7) Warlerc'hiet a gant vloaz eo sorc'henn ar ouenn-dud ariek. Etro 1830 e teuas ar ouizieien da gredi e oa eun hevelep gouenn, da heul ar gavadenn edod o paouez ober eus ar gerentiez etre penna yezou Europa ha yezou Arianed Persia hag India. Ho gen ar gwellaennou gounezet gant an denoniez abaoe hanterkant vloaz o deus kaset ar gredenn-se da get. Bez' ez eus yezou ariek. Bez' ez eus bet, en Hen-amzer, e Persia hag India, poblou hag en em anve Arianed. N'eus ket a ouenn-dud ariek. Neus ket muioc'h a ouenn-dud ariek ha ma 'z eus a yez hirbennek, krennbennek pe velenvlevek. Diwar andoniou disheñvel eo ar ouenn hag ar yez, ha diskiant eo kemmeska geriadur an diou ouiziegez a zo ouz o studia.

*mar gellomp, setu petra a zo dindan Brezon da genta.*

Da ziwall ez eus amañ. Bez' ez eus e lennegez yezou meur Europa, e galleg hag e saozneg dreistholl, taolennou eus an temz-spered keltiek, treset ker resis ha garanet ken doun ar perziou-mat hag ar perziou-fall anezañ ma lavarfec'h hon eus da ober amañ n'eo ket ouz an dra vresk, hegemm ha levezoniadus-kenañ m'eo an temz-spered, hogen ouz eun dolzennad vetal teuzet, stummet ha kizellet evit padout da virviken. Diouz karanteziou pe zigaranteziou an taolenner, diouz doare e zeskadurez, e vez ar C'helt pe savet-dreist, betek uhela brôadou ar bed, pe diskennet a-zerez gant Indianed Norz-Amerika (8). An taolennou-se, ha d'ezo beza tennet alïes gant tud a lennegez ha donezonet-kaer, gant tud vrudet, barzed, romantourien, skridvarnerien, politikerien, ne dint mat nemet d'hon lakaat da fazia ha da goll hon amzer. Ar re anezo zoken a zo bet treset gant skolveuridi evel Mazev Arnold, gant istorourien evel Kamilh

(8) Herri de Tourville a reas an diveuleudi-se en e *Hist. de la formation particulariste*, pp. 249-53. A-walc'h e vefe bet d'ezañ studia sevenadur an traezou oberiet gant ar Gelted koz evit gwelout e oa kamm ar c'heñveriadur a rae etrezo ha Norz-Amerindiz. Ar re-mañ, ar re anezo a veve diwar hemolc'hi, kutuilha ha pesketa nemetken, a zo da lakaat keñver-ha-keñver gant Europiz an oadveziou-a-dremen etre hen-varevez ha nevezvarevez ar maen. Ar re-all, a laboure an douar, o doa tizet eur hazennad-sevenadur heñvel a-walc'h ouz an hini bet piaouet gant ar c'hounideien-douar hep chatal a veve en Europa e derou nevez-varevez ar maen. Evit ar Gelted koz, o c'heñveria a c'heller ober ouz Gresianed ar rannoadvez homerek (evel ma reas D'Arbois de Jubainville), pe ouz Kaokaziz ar Grenn-amzer (evel ma reas A. Bertrand, war-lerc'h Dubois de Montpéreux, *Voyage autour du Caucase*, 5 levrenn, 1839). — Skridou diazezerien ar *Science sociale* hag i talvoudus-kenañ da lenn e-keñver darvoudou kevredadel an amzer-vremañ, a zo da vurutella piz er c'hevrennou anezo a bleustr gant ar Grenn-amzer hag an Hen-amzer.



Jullian, gant yezoniourien evel Ernest Renan, ne dalvezont ket war ar re-all (9). Rak eun taol diskiant eus ar sebezusa eo kredi e c'heller tenna en eun nebeut pajennadou, pe zoken en eul levr a-bez, pourtrezadur gwirion milionadou-tud diwar mareveziou, brôadou, renkadou, gouennou ha temziou-korf disheñvel, hepken dre ma komzent pe dre ma komzont an hevelep yez pe yezou dinaouet eus an hevelep mammyez. Ar Brezon a gerz dre an hent brezonek ne vo ket e chal da glask e-touez an holl rambreadennou ha sotoniou gouiziek, hanter-ouiziek, peuzgouiziek ha fals-ouiziek-se petra eo temz-spered ar C'helt, ha petra e tle beza, heñ e-unan, evit beza eur gwir Gelt, eur C'helt penn-da-benn, eur C'helt pennkil-ha-troad. Kelt e vezo, ne vern petra 'raio, a lavaro pe a skrivo.

A-ratoz-kaer eo e ran gant *Brezon* a zo gwir ano brezonek pobl ar Vrezoned (*Brittones*, evel ma lavared e yez ar V$^{vet}$ kantved) (10). N'eus gwir abeg ebet

(9) Meret eo bet an danvez-se penn-da-benn hag en eun doare speredek gant John Munro en e levrig *The Story of the British Race*, London, 1899, pp. 169-242 (pennad X : *The Celtic Fringe* : pennad XI : *The Celtic Renaissance*).

(10) E skridou gresiek ha latin an Hen-amzer, an hena furm e boaz eo *Bretannoi* e gresianeg, *Britanni* e latin, diwar eur furm hen-geltiek **Bretani*, deuet da veza *Bretain* en iwerzoneg ar Grenn-amzer (keñveria an iwerzoneg *Galiain* « Galianed », diwar eur furm gosoc'h **Galiani*). Dre C'hresianed Vassalia, war a greder, e vije deuet ar boaz da ober gant ar furm-se e gresianeg da genta ha goude-se e latin. *Brittones*, ar furm hengeltiek-all e boaz gant Brezoned an Hen-amzer o-unan, a weler oc'h en em leda e latin diwar ar c'henta kantved goude H.S., da lavarout eo d'ar mare ma voe aloubet enez-Vreiz gant ar Romaned. Ganti e ra Martialis (Ia kantved goude H.S.), Juvenalis (Ia-II$^{vet}$ kantved), an *Notitia dignitatum et administrationum Orientis et Occidentis* (V$^{vet}$ kantved), Gregor a Dour ha Beda (VI$^{vet}$-VII$^{vet}$ kantved).

da zilezel an hen-ano enorus-se evit degemer ar galleg *Breton*. « Bretoned an Arvorig a zoug eun ano gallekaet evelto », eme an Ao. E. Ernault (11). Gwirmat eo, ha setu end-eeun perak e tlefe ar vrezonegerien lezel muioc'h-mui an ano gallekaet-se d'ar c'hallegerien (12). *Brezon* ha *Brezoneg* a zo breudeur a ouenn hag a dle kerzout harp-ouz-harp er vuhez.

*Brezoneg hepken !* Er-maez eus ar Brezoneg, n'eus ket a Vreiz. N'eus ket a Vrezon hep Brezoneg. N'eo ket a-walc'h gouzout ar Yez. *Ret eo ober ganti.* Setu petra a vennan lavarout dre ar c'homzou a zo amañ uheloc'h : « mont dre an hent brezonek ». Mar doc'h rediet gant dleadou ho karg da gomz ha da skriva galleg *en em zigollit war an tachennou-all, ha, dreistholl, war dachenn ar vuhez prevez a zo d'eoc'h penn-da-benn.* En ho tiegez ha gant brezonegerien-all eveldoc'h, brezoneg hepken ! *N'eus nerz-enep ebet eus an diavaez evit harz ouzoc'h da gomz bepred brezoneg etre kerent, keneiled ha kenvroïz.* Likit ar brezoneg da ober e vad eus kement-se. Ar bazennad kenta da c'hounit evitañ war hent-pign an trec'h eo hounnez. Evel ma na zeufe ket war spered Gallaoued, Saozon hag Alamaned komz en o ziegez pe etre kenvroïz yez-all ebet nemet o hini, evel-se ne dle ket

(11) *L'Ecole Unique du breton*, 1932, p. 15 (moulet gant an U. R. B.).

(12) N'eo ket da lavarout e tlefe beza efedou kiloberius gant an dilez-mañ. Eun ano istorek evel *Kroaz ar Vretoned*, enoret diwar wir abeg gant an holl vrezonegerien emskiantek, a dle chom da virviken digemm, er stumm ma voe rôet d'ar gelaouenn gant ar saver anezi. D'ar mare-se (dibenn an XIX[vet] kantved) n'en doa ket c'hoaz an Ao. J. Loth tennet evez ar vrezonegerien ouz orin galleg *Breton*, *Bretoned*, hag e rae an holl gantañ divorc'hed-kaer.



ar vrezonegerien desket komz yez-all ebet etrezo nemet brezoneg. Aner eo d'eoc'h stourm evit ar yez war an tachennou uhel mar n'oc'h ket barrek d'he lakaat da veza trec'h, da genta, war dachenn ar vuhez prevez e-lec'h ma 'z oc'h roue ha mestr da ober kement a blij d'eoc'h. Ha mar doc'h dic'houzvez eus an holl-c'halloud-kuz a zo er vuhez prevez, it, hel lavaran adarre, it an abreta ar gwella d'hen deski digant an dud diouz an dibab o deus gouezet ober gant an hollc'halloud-se, me a lavar ar remziadou Breiz-Veuriz ha Norz-Amerikiz o deus bevet en XIX[vet] kantved hag e derou an XX[vet] (13). Kreñvaït ennoc'h hag en-dro d'eoc'h, diouz o skouer, ar vuhez prevez e doare da ober anezi ar c'hreñvlec'h ma tle beza, eur c'hreñvlec'h houarn serret ouz pep nerz divrezonek a zo en diavaez.

*Brezoneg hepken !* Dre zerc'hel da gomz eur yez, en holl zarvoudou bras ha bihan ar vuhez, eo e talc'her beo ar yez-se; dre ober dalc'hmat ganti, dre *he c'homz* kerkouls ha dre he skriva, eo e leder an anaoudegez hag an implij anezi. Penaos deski ar brezoneg, penaos en em glokaat war ar voaz pemdeziek anezañ, ma na gaver, e-touez ar vrezonegerien desket, *tiegez ebet* e-lec'h na vefe graet nemet gant ar brezoneg ? Etre brezonegerien, ha dirak gallegerien tuet da zont da vrezonegerien, brezoneg, ha *brezoneg hepken !*

An den pennek en deus graet e venoz da zeski ar

(13) A-ratoz eo e verkan resis an amzer, rak da c'houzout eo hag e talc'ho, e Breiz-Veur hag en Amerika, ar remziadou nevez d'hor skouervada war ar poent-se, evel ma reas ar remziadou en o raog. Hegemm an dud, evel kement beo a zo, ha gwall-hegemm da vareou-zo. Setu perak ne dleer nepred na refiziout en amzer-da-zont na zizesperi razi.

Yez, a zeuy a-benn d'hen deski mat pe fall (14) ne vern dre be hent. Nemet pet a dud a zo barrek da gas o mennad da vat daoust d'an holl harzou a gavont war an hent ? Pet den a zo start a-walc'h en o menoz evit kenderc'hel o buhez-pad pa n'eus nag arc'hant nag enoriou da c'hortoz eus dont d'ar pennvad ? Gwall-rouez ez int, lakaet e-skoaz da engroez diniver an dud briz-youlek, hedro, berrboellik, klouar ha war vordo. E-keñver tud distart en o menoz, eun doare-redi a zo dleet : ar Brezoneg a dle starda e wask

(14) Kentoc'h fall eget mat. Her gouzout a ran dre skiant-prenet. Va-unan-penn ha dre levriou nemetken am eus desket ar brezoneg p'edon daouzek pe bevarzek vloaz. Em eiz ha hanterkant emaoun hizio ha n'oun ket evit derc'hel gant pemp munutennveziad emziviz er yez-se ! Ha koulskoude e-pad c'houec'h vloaz ha daou-ugent, zoken e-pad ar pevar bloaz m'eo padet ar brezel, n'em eus ket lezet da dremen eun dervez hep lenn da vihana eun dek pe eun daouzek pajennad brezoneg. Hag abaoe 1925, ne ran nemet skriva brezoneg a veure da noz. Biskoaz n'em eus graet kemend-all e saozneg. Goude studia a-zevri ar yez-se e-pad bloaz e Pariz, ez oun aet da Vro-Saoz da dremen eur bloaz-all en eun tiegez saoznek. Pa zeuis en-dro d'an Douarbras, e 1899, edon barrek da gaozeal mat ha pell e saozneg. A-zoug-kaer em boa kemeret zoken ar pleg da soñjal e saozneg. da vihana evit an traou pemdeziek. Nemet degouezet e oa d'in beva e Londrez e ti eun den speredek, gouiziek, kaozeer bras ha flour, a oa bet mestr-kelenner e Kelenndi Deulidj (*Dulwich College*). *Ha d'ezañ ha da holl dud e diegez gouzout ar galleg, n'em eus ket klevet eur frazennad c'hallek ha pa na ve ken e-pad ar bloaz m'oun bet herberc'het ganto.* Ouspenn-se, e kavis e saozneg eur bern levriou skrivet-mat diwar-benn danveziou dudius d'in. E brezoneg e lenner, neket dre blijadur, hogen hepken evit deski ar yez, hag eur wech desket evit mirout d'he dizeski. *Eul lennegez skrivet evit ar bobl gant tud eus ar bobl n'eo mat nemet da vorrodi an dud-all.* Eur si-all a zo el lennegez vrezonek. O veza ma nac'h ar skrivagnerien anezi, dre leziregez, kilpennegez ha lorc'hentez nay, studia o yez, emañ ar faziou ouz ar brezoneg o paotaat en o oberennou, ken ma tizesker aliës muioc'h eget na zesker dre o lenn.



warno evel eun durkez houarn pe en em astenn evel eul lano-mor.

*Brezoneg hepken !* Bez' ez eus eur wirionez hag a dle pep brezoneger sanka mat ha doun en e benn. An diouyezegez eo ar maro evit ar brezoneg, evit ar brezonegou beo, brezonegou ar bobl, brezonegou koueriadekaet an amzer-vremañ. Eur stad-a-dremen, eur stad-etre, eur stad verr-badus eo an diouyezegez. Dre hent an diouyezegez eo o deus kollet gwechall Etruria, Magna-Gresia, Sikelia, Sardinia, Korsika, Illiria, Thrakia, Rhetia, Vindelikia, Galia hag Iberia o yezou evit en em latinaat. Dre hent an diouyezegez o deus Brezoned Loegr, Deivr, Breennec'h, Godozin, Manao-Godozin, Arglud, Reged, h. a., kollet ar brezoneg evit en em saoznekaat. Dre zont da veza diouyezek, he deus noblañs norman-hag-anjouat Bro-Saoz kollet ar galleg evit degemer ar saozneg. Hag amañ, e Breiz-Vihan, an diouyezegez a zo bet ker reuzius-all er Grenn-amzer. Hi eo a zo bet kiriek da varo ar brezoneg uhel, komzet gant ar vrientinien hag ar pennou-kredenn o doa savet en Arvorig rouantelez ar Vrezoned. Kerkent ha ma teuas an dud uhel-se da ober gant ar galleg keñver-ha-keñver gant ar brezoneg (XIvet-XIIIvet kantved), ez eas hemañ war ziskar. Ha maro ar brezoneg uhel a santomp o poueza warnomp an efedou mantrus anezañ hizio c'hoaz. Ne voe ket hepken dibennet ar Yez. Mont da goll a reas ivez kant ha kant ger a renadurez hag a sevenadurez, bet boaziet gant renerien Vreiz, hon eus diouer ha kerse d'ezo hizio (15). Evel m'eo bet er Grenn-amzer an

(15) N'eus nemet keñveria geriadur ar brezoneg koueriadekaet a vremañ ouz geriadur ar c'hembraeg uhel, ar c'hembraeg len-

diouyezegez kiriek da varo ar brezoneg uhel komzet e renkadou ar vrientinien, e tegaso bremañ maro ar brezoneg izel, brezoneg ar bobl, *ma na vez ket stourmet didruez ha dizale outi*. N'eo ket da astenn ha da startaat an diouyezegez e Breiz-Izel e tleer labourat, evel ma ra diboelleien-zo, hogen da strisaat muioc'h-mui he zachenn d'ezi betek he c'has da netra (16). *Brezoneg hepken !*

Kuit a laoskentez eta ! Rak eno emañ an dalc'h ! Eno en em gav ar c'hreñvlec'h pouezusa da gemerout a-stourm evit suraat an trec'h d'ar Brezoneg !

negel, evit gwelout pegen bras eo bet kollou ar yez da heul, zoken evit ar geriou o tenna d'an traou boutin. Da skouer, ar brezonegou beo, brezonegou ar bobl, a lavar *kompren*, *jedi*, *pardoni*, *pedi*, *reseo*, *saludi*, *veñji*, *libr*, *aes*, h. a., anezo romanegachou o deus kemeret lec'h ar geriou brezonek miret gant ar c'hembraeg lennegel : *deall*, *rhifo maddeu*, *gweddio*, *derbyn*, *cyfarch*, *dial*, *rhydd*, *hawdd*, h. a. A-ratoz e lavaran « kembraeg lennegel », rak m'emañ ar c'hembraeg boutin, kembraeg ar bobl, o koll ar pep gwella eus e c'heriadur, da heul treuzlevezon ar saozneg ha briz-sevenadurez Londrez. Ar Spagnoled o deus eur c'hrenn-lavar : « Pobl vihan, pobl diskiant ! » A-zivout Portugaliz e lavaront kement-se. Nemet dre vras ez eo gwir. Ar poblouigou, evel an dudigou, a zo aes o zreuzlevezonia hag o diheñcha: Re dechet ez int da ampresta hep ezomm hag hep dibab digant amezeien c'halloudek, diwar lorc'hentez dall, dre varmouzerez nemetken, evit klask en em heñvelaat outo.

(16) Ret eo meiza an traou evel m'o meizan va-unan. Dre ziouyezegez e vennan lavarout stad eur yez pa zeu eur yez estren d'he c'heveza war gement tachenn-vuhez a zo ha d'he lakaat en argoll warnezo-holl. A-hend-all n'eo ket eun dra fall anaout ar galleg, *dreist-holl ma lakaer an anaoudegez-se da dalvezout evit pinvidikaat lennegez-kelenn ar brezoneg*. Er c'heñver-se, da heti eo e vefe anavezet gant ar vrezonegerien desket penna yezou Europa hag Amerika, saozneg, alamaneg, spagnoleg, italianeg ha rusianeg, evit ma c'hellfent, evel ma lavar F.L.T. Donroë « mont e darempred gant kalz muioc'h a labouriou ha muioc'h c'hoaz a vammennou-anaoudegez pe war-eeun pe dre hanterouriez », *Eur Breizad er C'hanada*, Brest, 1933, pp. 45-6.



Etre brezonegerien, dirak Gallaoued tuet da zont da vrezonegerien, zoken dirak Gallaoued dic'houzvez eus ar Yez ha trôet a-enep d'ezi, komzit brezoneg, ha *brezoneg hepken !* Ne vern war be zanvez e trofe an diviz, ha pa vefe war danveziou uhela ar brederouriez hag ar skiantou a ouiziegez, it bepred dre ar brezoneg. N'eus digarez ebet bremañ da ober gant ar galleg pa stager gant an danveziou-se. Bez' e c'heller hizio an deiz komz diwar-benn pep tra e brezoneg mat, hep trei ar yez d'eur gemmeskailhez hudur a c'halleg, a latin hag a c'hregach.

Gwelet em eus brezonegerien eus ar gwella, eus ar gredusa, brezonegerien desket, ha na felle ket d'ezo komz o yez dirak Gallaoued dre zereadegez en o c'heñver. *Eur pleg fall eus ar falla eo hennez.* Gant digasted, laoskoni ha trubarderez ar remziadou o deus bevet er vro-mañ abaoe an XIII[vet] kantved, gant al labour divrezonekaat ha gallekaat maeziou Breiz-Izel kaset war-raok gant Breiziz diheñchet e-pad eil hanterenn an XIX[vet] kantved ha kenta tregontvloaziad an XX[vet], e kaver hizio gallegerien dre-holl hag e pep tiegez. *Tremen hep ober gant ar brezoneg dre zereadegez outo, eo kondaoni ar yez da vont gwasoc'h-gwaz war zizeria bemdez, ha da vervel a-benn an diwez.* Gallaoued, Saozon, Alamaned a c'hell senti ouz lezennou an dereadegez ha trei diwar gomz galleg, saozneg pe alamaneg dirak estrenyezerien. Bez' e c'hellont ober evel-se dre n'emañ ket o yezou en argoll, dre ma 'z eo ar galleg, ar saozneg hag an alamaneg yezou divrall, digevezeriet en o bro, yezou e barr o nerz, tizet ganto (evit bremañ !) tachenn ar peurc'halloud. Amañ n'emañ ket ar stal evel-se. *Amañ e vez ar stourm o ren evit meur a gantved*

*c'hoaz* (e gwall an dud laosk ha lezirek n'o deus ket gouezet kas da benn al labour brezonekaat, adkeltiekaat an Arvorig a oa bet boulc'het ker mat gant saverien Vreiz-Vihan eus ar $V^{vet}$ d'an $X^{vet}$ kantved). N'omp ket amañ en eur *salon* (sal-vras, degemerva) ma c'heller enni c'hoari dereat-pe-dereatoc'h en-dro da dasadou-te. *Eur stourmaez eo ar vro-mañ e-lec'h m'eo ret senti ouz lezennou houarn ma feller beza trec'h*. Gant-se, dirak ar c'hallegerien, brezoneg, brezoneg, ha *brezoneg hepken*.

Leuskel ar brezoneg dre zereadegez ouz ar C'hallaoued a zo eur mibiliach. Nemet pa seller piz ouz an traou, e weler e vez an darn-vuia eus ar vrezonegerien harzet a bep tu d'ober gwell ha da vont war-raok dre mibiliachou evel-se. Ar rambreadennou diwar-benn ar *k*, an *w*, ar *c'h*, a zo mibiliachou a-berz tud peurc'hallekaet o doare-sellout. Kerkouls-all a c'heller lavarout eus an dud na vennont ket ober gant an anoiou brezonek a zouaroniez (o lavarout, da skouer, *ar Chin* e-lec'h *Bro-Sina*), eus ar re na fell ket d'ezo ober gant furm vrezonek ar raganoiou-badez tennet eus ar c'halander latin (17), eus ar re na falvez d'ezo rei d'o bugale nemet an dousenn bennak a anoiou brezonek a zo bet teurvezet d'ar C'hallaoued degemer eus a douez anoiou sent Breiz (18), eus ar

(17) El levr-mañ em eus brezonekaet ano-badez an holl skri-vagnerien c'hall ma venegan o levriou, da herzel kement ha ma c'hellen ober ouz ar pleg fall-se. Mat eo ober, er c'heñver-se evel er c'heñveriou-all, diouz skouer ar stourmer koz Franses Vallée : *biskoaz n'en deus pleget da heulia boaziou fall ar vrezonegerien diheñchet*, daoust d'an dismegañsou en deus talvezet d'ezañ ar stumm-ober-se. Ret eo ober evel tañ evit mad ha silvidigez ar vreizadegez.

(18) Kehela sent Breiz a dleomp da genta-holl ha dreist da sent ar broiou-all, neket hepken dre ma 'z int bet tud santel



re na blij ket d'ezo skriva o ano-tiegez hervez reizskrivadur ar brezoneg, eus ar re a zo a-enep d'ar geriou brezonek er skiantou, war zigarez ar geriadur etrevrôadel (19), h. a. Mibiliachou-holl eo kement-se, mibiliachou nemetken, a-berz speredou diheñchet, treuzlevezoniet, perc'hennet, mevelaet, hualet, ba-

*hogen dre ma oa anezo ivez Brezoned diouz an dibab ha brezonegerien douet*. A-unan gant ar vrezelourien, o deus kenoberiet da sevel Breiz-Vihan. N'eus gwelloc'h hent d'o c'hehela eget dougen o anoiou. *Pevar milion a Vreiziz a zo dleet d'ezo eñvori evel-se ha lakaat da veva anoiou sent o bro*. Evit sent ar c'halander latin, arabat en em nec'hi diwar o fenn. *Bez' e c'hellont tremen hep nep kehela a-berz ar Vrezoned*. D'hen ober ha da zougen o anoiou, ez eus 60 milion a Spagnoled, 48 milion a C'hallaoued, 39 milion à Italianed, 12 milion a Roumaned, 6 milion a Bortugaliz. N'int ket dare da zioueri kehelerien.

(19) Ha d'in beza peurzieub va spered diouz ar pez a anv beleien ar C'hallaoued *la superstition de la science*, e karan ar ouiziegez a-greiz va c'halon, nemet kement-all ne c'hellan ket lavarout eus ar geriadur implijet gant ar ouiziegez-se e penna yezou Europa hag Amerika. Euzusat luc'hach bet ijinet biskoaz gant mab-den eo ar geriadur-se « etrevrôadel » (etrevrôadel ? betek pegeit ? Ha Japaniz ? Ha Sinaïz ? Ha Tibetiz ? Hag Indeziz ? Ha Maleziz ? Hag ar Bersianed ? Hag an Arabed ? Daoust hag e reont gantañ ?) Amañ, e Breiz, n'eus ken nemet marmouzerez en dud, bazyeoet o spered, a sav o mouez a-du gant an euzadenn-se. Eun troatad bennak a gredont staga ouz o ment pa zic'henaouont « geriadur etrevrôadel », ha setu holl ! Meret em eus an danvez-se penn-da-benn em pennadou-skrid *Formations bretonnes ou Emprunts français ?* moulet war *Vuhez Vreiz*. Ezomm ebet da ranea adarre amañ diwar e benn. N'em eus netra da zislavarout er pez a skriven neuze. Ar geriadur gouiziek etrevrôadel a zo bet fardet gant ar C'hallaoued da genta, ha savet ganto war-bouez geriou gregach eus an Henamzer, *dre ma 'z eo dic'halloud ar galleg da sevel geriou nevez diougevrennek pe lieskevrennek diwar e zanvez e-unan*. Ar brôadou-all, dre leziregez ha marmouzegez, dre m'edont dallet gant sked ha levezon sevenadur ar C'hallaoued, o deus degemeret ar geriadur. *Nemet furmet ha ma 'z eo a elfennadou diwar yezou maro ha dianav d'an holl, ez eo deuet da veza ar brasa sparl ouz an emleda eus ar skiantou.*

zyeoet, laket dindan gazel-ge gant drougaveliou an Estrenvro hag ar Brovinsiadegez (20). En em c'hlanaat diouz ar mibiliachou-se (anezo e gwirionez kemend-all a loustoniou ouz dremm ar vreizadegez), o skuba er-maez, o zanfoeltri d'ar peder avel, a zo rét da ober an abreta ar gwella.

Hag arabat fall-galoni dre ma hañval beza stankdiniver ar speredou diheñchet da adheñcha. Mar demañ Breiz hizio eur fankigell, evel ma lavar Roparz Hemon (21), ez eo e gwall Breiziz, ha Breiziz nemetken. E gwall Breiziz romanekaet eo ar waskadenn hir a zo bet war ar yez, eus an XIII$^{\text{vet}}$ kantved d'an XIX$^{\text{vet}}$. E kiriegez Breiz-Izeliz divrezonekaet ha Breiz-Uheliz gallekaet eo ar c'hollou pounner o deus skôet gant ar yez, er c'hêriou ha war ar maez, abaoe pevar-ugent vloaz (22). N'eo ket diavaezourien, estrenien, a zo bet o wall-ober, o wall-skoueria hag o tiheñcha ar vrôad. Breiziz eo, ha Breiziz hepken. Ar pez a zo bet Breiziz o tizober, Breiziz-all a c'hell hen adober. Seul vrasoc'h al labour, seul hoalusoc'h,

(20) Eur mibiliach-all, hag eur pez hini a ra kalz a zroug, eo pa lavar ar vrezonegerien n'eus ket ezomm a studía ar brezoneg evit e skriva. Kent sevel levriou en o yez, ar C'hallaoued, ar Saozon hag an Alamaned a dremen seiz, eiz, nao vloaz hag ouspenn o studia er c'helenndiou. Ne zeufe war spered nikun en o zouez skriva evel ma komzer en e barrez. Nemet ar Brezoneg a zo a-us d'ar reolennou o reiza buhez ar yezou-all, pe gentoc'h, evit lavarout krak-ha-krenn ar wirionez, *n'eus ket d'en em ziaeza gantañ evel ma rankfed ober gant eur yez-all.*

(21) Pennad *An Den hag ar Yez*, war *Walarn*, niv. 70, Here 1934, p. 37.

(22) Ar vistri-skol, pe lik pe gristen, o deus kaset war-raok al labour divrezonekaat maeziou Breiz-Izel eus 1850 da 1930, a oa anezo-holl Breiziz, tud ganet er vro, eus gouennou ar vro. En abeg da se, e c'heller ober *pevar-ugent vloaveziad-mez* eus ar pevar-ugent vloaveziad-skoliata-se.



seul dedennusoc'h e vez, ha seul glodveurekoc'h e vo an trec'h. Arabat fallgaloni.

Kenta ha gwella tra da ober, war a gredan, e vefe en em gevredadi e sell eus ar Yez, hag eus ar Yez da genta-holl, e kement korn a zo e Breiz. Ne vern ket pe bal-all a vo laket d'ar c'hevredadou-se, pe en em ziduella pe labourat, gant ma vo laket da reiz houarn war beb-unan anezo ar sturienn-mañ : *Brezoneg hepken !* Seurd kevredadou, savet e kement lec'h ma 'z eus brezonegerien yaouank kadarn hag emskiantek, a c'hellfe dont da veza kreñvlec'hiouharz eus an talvoudusa evit lakaat sparl war argiladenn ar brezoneg.

Bez' ez eus tud eleiz, anezo peurliesa berrweleien pe skañvbenneien, evit souezi rak an dalvoudegez a stagomp ouz ar Yez. Gant gwir abeg eo e lakomp ar Yez dreist da bep mad-all a zo e kerz mab-den. *Rak ar Yez eo moul ar menoziou, moul menoziou ar Spered, ha kement a denn da zistresa, da vilaat, da baouraat, da deñvalaat, da drefoedekaat ar Yez a zo eur pec'hed a-enep ar Spered.* Diboell pe dall an nep n'her gwel ket. Sotoni rik eo lavarout n'en deus ar moul talvoudegez ebet. Ha kerkouls e rafe da gaeraat ho taol-skriva pe dumenn ho siminal eur varrenn aour pe arc'hant evel ma teu er-maez eus ar fourndeuzi hag eun delwenn gaer en hevelep metal aziwar dourn ampart eur c'hizeller awenet ?

Eun dra-all a bouez bras eo ar Yez. Bez' ez eus anezi ar penna hag ar pouezusa arouez a zo da ziforc'ha an dud an eil re diouz ar re-all, dre ar bedholl, hogen dreist-holl e-touez ar wenngroc'heneien, ha peurgetket en Europa m'o deus en tu-hont da dri-

zek mil vloaz a istor hag a ragistor (23) peurgemmesket enni an holl ouennou-tud ha laket an hironegez da veza trec'h e pep lec'h. Ha muioc'h-mui en amzer-da-zont e teuy ar Yez da veza arouez-veurziforc'ha an dud, gant an hentou nevez dre an aer hag an doareou nevez buanoc'h-buana bemdez d'en em zarempredi a laka nes-amezek d'eomp ar gouennoutud pella ha disheñvela diouzimp. Hitleriz a vourr o lavarout hag adlavarout emañ eus ar C'hallaoued eur vrôad-tud war an hent d'en em vorianekaat (24). Hogen gwir eo eus kement brôad Europa ma teu Morianed da veva en o zouez. Ha n'eo ket hepken en em vorianekaat a ra tamm-ha-tamm Europa, hogen en em velengroc'henekaat ivez, rak ar miliadou a Reter-Pellaïz (Sinaïz, Japaniz, Annamiz, Siamiz, h. a.) a dremen drezi bep bloaz a lez enni war o lerc'h kemend-all a vugale hag ar Vorianed. Ar Yez a zo

(23) Lezel a ran amañ er-maez eus ragistor mab-den an oadveziou acheulel, chellezel ha rakchellezel. Bez' ez eus trizek mil vloaz etrezomp ha dibenn Amzer ar Skourn Bras. A-zivout an diazezou a zo bet kavet d'an amzeroniez-se, lenn labouriou E. Antevs, *Swedish Late Quaternary Geochronologie*, war *The Geographical Review*, 1925 ; *Glacial climatic conditions*, war *The Scientific Monthly*, 1925 ; *Quaternary climates, On the pleistocene history of the Great Basin*, embannet gant *The Carnegie Institution*, Niv. 352, Washington, 1925 ; *Quaternary climates, The Big Tree as a climatic measure*, ibid. ; *Retreat of the Last Ice-sheet in Eastern Canada*, embannet gant *The Geological Survey of Canada*, Skrid-eñvor 146, Ottawa, 1925 ; *Shell beds on the Skagerack*, war *Geologiska Foreningens i Stockholm*, 1928 ; *The last Glaciation*, embannet gant *The American Geographical Society* (*Research Series*, Niv. 27), New-York, 1928. Renta-kont gant Marselin Boule, war *Anthr.* 1929, pp. 149-52.

(24) Diwar-benn an treuz-paradurioù gant ar C'hallaoued kent brezel 1914-1918, lenn J. Mathorez, *Histoire de la formation de la population française ; Orientaux et Extra-Européens, Turcs, Maures, Arméniens, Indiens, Nègres*, 1919.



galvet eta da veza muioc'h-mui, en Europa evel er peb-all eus ar Bed, an arouez-veur-ziforc'ha etre an dud. Evel ma skrive d'in Fransez Vallée e derou ar c'hantved-mañ : « Hep yez vrôadel n'eus ket a vrôadelez ». Evit gwir, *ar Yez eo a ra ar Vrôadelez.* Brezoned omp dre ma komzomp brezoneg, ha ma paouezomp a gomz brezoneg evit gallega, holl dud ar bed hon lakay e niver ar C'hallaoued. Ar Yez eo ar C'hevre oc'h unani an dud veo a ra ganti, hag an Ere ouz o staga ouz an holl remziadou tremenet o deus graet implij anezi, betek ar re bella diouzimp en Hen-amzer an Istorvez. Gwall-zisheñvel eo deuet da veza, diwar welout, ar brezoneg diouz e vammyez, an hen-geltieg. N'eo ket hepken temz ar yez ha stumm ar geriou a zo troêt. Miliadou a c'heriou ma rae ganto ar Gelted koz, kantadou anezo a oa manet e boaz gant saverien Vreiz-Vihan, a zo aet da get, ha deuet eo en o lec'h e brezoneg-bremañ geriou nevez-savet pe amprestet digant ar yezou nann-keltiek. Ne vern ! An holl gemmadennou-se a zo c'hoarvezet tamm-ha-tamm, nebeut-ha-nebeut, a-silig, hep gouzout d'ar yezerien o-unan. Hep gouzout d'ezo ez eo aet an hen-geltieg da hen-vrezoneg, an hen-vrezoneg da grenn-vrezoneg, hag ar grenn-vrezoneg da vrezoneg-bremañ. N'eus bet biskoaz a dorr nag a drouc'h en emdrôad ar Yez, ken ma c'hall hizio an den a studi sevel eus ar brezoneg-bremañ d'ar yez veur a gomze an uhel-vrezelourien o deus savet an Impalaerded keltiek.

Ar Yez a zo eta eun dra sakr ha santel, bet legadet d'eomp gant ar milmiliadou a gadourien o deus stourmet evit Keltia hag evit Brittia abaoe deroukenta hen-amzer an Istorvez, ***an Dra-Veur n'eus ne-***

*meti e gwirionez hag a vefe, en eun doare diarvar, breizek ha keltiek en hon touez.* E-lec'h « Politikerez da genta ! » a zo reolenn-vuhez gallegerien Vreiz, e kinnigan d'ar vrezonegerien yaouank emskiantek, a-unan gant va c'heneil ker Fransez Vallée a zo o peurlenn hag o peurreiza ar pajennadou-mañ a-gevret ganen, ar reolenn-labour-mañ : « Yez, Deskadurez ha Sevenadurez da genta ! », a dle beza klevet evel m'her c'hlevomp hon-unan : « Deskadurez ha Sevenadurez dre ar Yez, ha dre ar Yez hepkèn ».

Bet war ar stern, d'e skriva,
eus miz Kerzu 1933 da viz Gouhere 1934.
Graet eun adaoza d'ezañ
eus miz Eost da viz Here 1934.



## STAGADENN

E lost ar skourjez emañ ar flipenn.

Lizerou d'eur c'heneil.

Da evesaat : Andon al levr emeur o paouez lenn a zo bet el lizerou-se. Ne rôan anezo amañ nemet ar pennadou a c'hell klokaat al levr.

### I

D'ar sul,
an 20$^{vet}$ a viz Eost 1933.

... Arabat beza kizidik pa labourer war dachenn ar brezoneg. Da zeski hon eus an emhobregonekaat, an emgaletaat, ar peurziseblantaat ouz kement a lavar hag a ra an dud youlet-fall, dall, aheurtet, brizdesket ha striz-speredek. Vad ebet da c'hortoz diganto... Lezomp-i da reoriata en o c'haoc'h. En holl vroiou ar bed, a-dreuz da holl oadveziou an Istorvez, kement tra vat ha talvoudus bet graet biskoaz a zo bet kaset da benn daoust d'an dud-se hag a-enep d'ezo. Ret eo deski a-wechou labourat digenvez, hep ger kalonekaus a-berz den. Diwar studia buhez ar yezou hag ar poblou-all, tizomp kaout eur weledigez sklaer eus ar pez a zo da ober amañ, dibabomp e-

touez al labour a zo da embreger, al lodenn a blij d'eomp, ha stagomp ganti, ha dalc'homp ganti betek ar maro, daoust da c'hlabousadeg an dalled.

Ar c'hallegerien n'o deus tamm ebet ezomm da zeski yezadur ar c'hembraeg-krenn. D'ar vrezonegerien desketa hepken e c'hellfe beza talvoudus an anaoudegez-se. Gant-se, e brezoneg penn-da-benn e tlefe beza savet al levr-yezadur a c'houlenn D... diganeoc'h. Re a dud, er vro-mañ, a zo dall ouz ar wirionez-mañ desket d'eomp koulskoude dre ar skiant-prenet diwar an Istor : *adsevel, salvi ha skigna a raer eur yez dre ober ganti dalc'hmat, e pep pred hag evit pep tra. N'eo ket dre ober gant eur yez-all.* M'o dije ar vrientinien hag ar vrezelourien o deus savet amañ eur Vreiz Nevez desket ar romaneg ha ma vijent aet drezañ d'ar C'hallaoued a veve en Arvorig, ne vije ket deuet ar re-mañ da veza brezonegerien ker c'houek ma ne c'heller ken hizio digemma o diskennidi diouz diskennidi ar Vrezoned enbrôet. *Paouez a reas ar brezoneg d'en em leda dre ar vro kerkent ha ma paouezas ar renerien da ober gantañ.* Yezou indezeuropek an Hen-amzer, *hag i kalz diaesoc'h, kalz torrpennusoc'h da zeski eget ar yezou-bremañ, eget ar brezoneg dreist-holl,* a zo bet degemeret gant milmiliadou tud, adalek Iwerzon betek Mongolia, Indez-Sina ha Malezia, kuit a skoliou, a c'hrammadegou hag a c'heriaduriou (1). Desket ez int bet di-



war glevout nemetken ... *ha diwar redi, dre m'o devez komzerien c'hanet ar yezou-se kendalc'het da ober ganto dalc'hmat e-lec'h klask deski yez ar poblou trec'het ma oant deuet da veva en o zouez.* Eun dra diskiant eo kredi e c'heller ober vad d'ar brezoneg dre gomz pe dre skriva e galleg. Evel ma lavar ar bobl :

An intansion a zo a-walc'h
Nemet da rei kerc'h d'ar marc'h.

*Kement a vez graet er-maez eus ar brezoneg a vez graet enep ar brezoneg — n'eus forz pegen mat e vefe « intansion » an oberer — hag a dalv hepken da frankaat, da ledanaat ha da wasaat an toull-freuz graet gant ar galleg e Yez ar Vro.* Ret eo beza dall-put ouz traou ar vuhez evit tremen hep hen gwelout.

M'ho dije politikerien Iwerzon meizet an traou-se ha graet dalc'hmat gant an iwerzoneg e-lec'h gant ar saozneg en o frezegennou hag en o skridou, ne vije ket aet niver an iwerzonegerien eus tri pe bevar milion e 1830 da 150000 hepken e 1930. Hag ar c'hant hanterkant mil iwerzoneger-se a zo anezo ar pep paoura, ar pep izela, ar pep astuta eus poblañs ar vro ! Penaos adsevel eur yez p'emañ kouezet ken izel ? Stlapomp diouzimp ar sorc'hennou hag an huñvreou plijus ... ha touellus. Heñvel ouz gwir naturourien, sellomp ouz traou ar vuhez evel m'emaint

(1) Eur yez indezeuropek, bet anvet toc'harieg gant ar ouizieien, a oa komzet er VIIvet kantved goude H.S. e Koutcha hag e Tourfan, war harzou Mongolia hag an Turkestan reterel. Enskrivaduriou sogdiek (da lavarout eo savet er yez iranek a gomzed e Sogdiana) a zo bet kavet betek e Mandchouria (enskrivadur teiryezek Kara Balgassoun, engravet en IXvet kantved goude H.S.) Divrôadegou ar Saked pe Skuthed, ha kenwerz ar sidan (seiz Serika) a genoberias da leda ar yezou indezeuropek e broiou Kreiz-Azia, en hanternoz d'an Tibed. Ar sidanerien a oa anezo-holl indezeuropegerien, Saked ha Sogdianiz peurliesa. — Eur yez indezeuropek eo an assameg, komzet e traonienn ar Brahmapoutra etre Koutch-Behar ha Dibroughar. E dibenn an Hen-amzer ar sanskriteg a zo bet kaset gant Indeziz o tivrôa betek er C'hambodj hag e Java.

e gwirionez. Ar skiant-prenet diwar darvoudou an Istor a lavar d'eomp : aes ha buan a-walc'h e tiskenn ar yezou eus ar renkadou uhela d'ar renkadou izela eus ar boblañs. Ar c'hontrol, avat, ne c'hoarvez nepred, kouls lavarout, nemet ha dre eun taol-dispac'h e ve, pa zeu ar renkadou izela da ziberc'henna ar renkadou uhela, d'o lazadega pe d'o argas eus ar vro, ha da gemer o lec'h hag ho madou.

Ar bobl a gomz yez he bara, da lavarout eo yez he mistri. Amañ, e Breiz, abaoe derou an Istorvez, he deus ar bobl komzet da genta ar c'heltieg (n'eus testeni anat ebet eus se, nemet, gwirheñvel eo) (2). Dizesket he deus goude-se ar c'heltieg evit al latin, ha, diwezatoc'h al latin-romaneg-galleg evit ar brezoneg. Emañ bremañ o leuskel ar brezoneg evit ar galleg. Warc'hoaz e tilezo ar galleg evit trei war ar bambaraeg, ar sinaeg pe ar rusianeg, ma teu Soudaniz, Reter-Pellaïz pe Voskoviz da gaout perc'hennidigez ar vro-mañ. *N'eus ket da fiziout er beorien evit mirout eur yez pa zeu ar yez-se da veza eun harz outo evit gounit o bara.* A-hend-all, ar Yez hag ar Vrôadelez, evel ar pep gwella eus an elfennadou oc'h ober ar sevenadurez, a vleugn hepken e renkadou uhel hag e renkadou-etre eur vrôad — *hag eno etouez dibabou-tud nemetken* — pa vez ganto amzer hag arc'hant da ouestla d'an traou-se. Eur wech aet

(2) Gant ar renerien da vihana e oa komzet ar c'heltieg dre an Arvorig a-bez da zezvarn diouz an anoiou-lec'hiou hag an anoiou-poblou : *Darioritus* « Roudouez Darios », *Vorgion* « ar C'hreñvlec'h ? », *Rédones* « ar renerien girri-*réda* » (diwar *réda* « karr herrek war beder rod sterniet gant kezeg » : iwerzoneg *riad* « red », diwar *rédon* ; kembraeg *rhwydd* « buan, frank, aes » (brezoneg *rouez*) ; *gorwydd* « marc'h-red », diwar *vorédos* ; *ebrwydd* « herrek », diwar *eporédos* ; ouz *Rédones*, keñveria *kombennones* « in eadem benna sedentes ». h. a.



da gèt ar renkadou a zo anezo framm ha stern ar vrôad, ne chom ken nemet eun engroez dic'houzvez, diren ha dic'halloud : eun tropellad-tud war werz.

N'emañ ket ker fall-se stad ar Brezoneg daoust d'an tachennou a zo bet kollet abaoe hanterkant vloaz. Aes a-walc'h e vefe adsevel ar Yez en he nerz hag en he sked gwechall, hag he leda, ma na vije ket peurvorzet ar speredou ha dinerzet ar c'halonou dre gantvedadou laoskentez, leziregez ha provinsiadegez. Ha kavet e vezo *hep dale*, e-touez ar boblañs-se ..., an dud a zo ezomm anezo ? tud gouest da raktresa al labouriou a bep seurd a zo da ober evit adsevel ar Yez, tud gouest da domma ouz al labouriou-se, ha da studia evit barrekaat d'o c'has da vat ? Kender-c'hel gant al labour sevel ha pinvidikaat ar yez unvan dre *studia piz* ar brezonegou beo, brezonegou ar bobl (kement anezo hag a barreziou), ha *kroueria*, ouz goulou istor ar yez pe ar geltiegouriez (ar genyezoniez keltiek), an doareou-lavar hag ar geriou dastumet enno evit kemer *ar pep gwella, ar pep reisa, ar pep talvoudusa anezo* (boulc'het eo bet al labour-se gant F. Vallée hag E. Ernault : n'eo ket bet kaset da benn ganto, pell ac'hano) ; ober *dalc'hmat e pep pred* hag *evit pep tra* gant ar yez unvan (evel ma ra ar Saozon, ar C'hallaoued hag an Alamaned gant ar saozneg unvan, gant ar galleg unvan, gant an alamaneg unvan), ha leda an anaoudegez anezi *dre ar gomz* kerkouls ha dre ar skrid ; digeri d'ar brezoneg unvan an holl dachennou a vez pleustret gant ar yezou europek a sevenadurez (*anez-se, er remziadou da zont evel er remziadou tremenet, e kendalc'ho da dec'hel diouz ar brezoneg ar pep gwella eus ar vrezonegerien evit kavout en eur yez-all ar pez na*

*gavont ket amañ*), astenn tamm-ha-tamm kraban ar brezoneg war kaera lennegeziou ha talvoudusa skiantou ar bed (frouezusoc'h e vezo ar berc'hennidigez-se eus teñzoriou speredel ar bed eget an aloubidigez eus ar peurvanou, eus an edegou hag eus ar mengleuziou anezañ kaset da vat gwechall, dre nerz an armou ; gant ar Vrenined), ha, da gas war-raok al labour-se, *sevel kevredadou studia, labourat, prezeg, skriva ha kentelia e brezoneg, kevredadou leda skiantou pe anaoudegeziou* evel ma 'z eus gant an holl yezou kreñv ha yac'h : saozneg, alamaneg, h. a. Eun dra a bouez hag o tenna da vras eo kement-se. *Rak seul-vui ma vezo graet d'ar brezoneg evel d'eur yez klañv ha toc'hor, seul glañvoc'h ha seul doc'horoc'h e teuy da veza.* Klañvidigez ha toc'horidigez ar Brezoneg a zeu hepken eus m'emañ klañv ha toc'hor an dud. Breiz-Uhel, e keñver ar Yez, a zo gwasoc'h eget eur vered : eur garnel eo oc'h ampoezoni ar peur-rest eus ar vro (3). Breiz-Izel, hi, a zo eur c'hlañvdi leun a vosenneien, ha medisin ebet, kouls lavarout, pe re nebeut a vedisined oc'h ober war o zro. Ha setu end-eeun al labour bras a zo da gregi gantañ dioustu : *stumma yac'haerien*, medisined, louzaouerien ha klañvdiourien, da lavarout eo renerien, ha tud desket a bep renk, kenyez d'ar bobl, tud frammata ha sternata pobl (*des cadres*, evel ma lavarer e galleg), a ray eus an engroez diren, dic'halloud ha dic'houzvez, eus an tropellad war werz, eur vrôad-tud adarre.

*Yez unvan ouz yez unvan, kevredadou-labourat ouz kevredadou-labourat : an trec'h a zo e penn diweza an hent-se.*

Da evesaat : *an holl labouriou-se a c'hell beza kaset da vat gant prevezidi dre en em gevredadi kenetrezo*. N'eus ezomm ebet a Stad dishual, a Emrenerez evit o embreger hag o lakaat da zougen frouez. Gwasoc'h eget risklus evit ar Yez e vefe zoken gortoz an Emrenerez evit staga ganto. Etre 1830 ha 1930, ar vrezonegerien desket, Kêrmarker hag ar re a zo deuet war e lerc'h, e-lec'h kroui skoliou brezonek dre ar vro (aes a-walc'h e vije bet ober kement-se etre 1830 ha 1860 : bez' edo neuze skoliouigou brezonek war ar maez, ha skoll-all ebet, kouls lavarout, evit keveza outo), o deus gortozet an Iliz hag ar Gouarnamant da zigeri dor o skoliou d'ar brezoneg. *E kiriegez ar c'hortozerien-se eo an holl dachennou bet kollet gant ar Yez etre* 1850 *ha* 1930. Marvus e vefe evit ar brezoneg kaout bremañ war o lerc'h eur rummad gortozerien-all : re an Emrenerez. Likit evez !

Brasa diaesteriou d'an holl labouriou a zo da embreger a zeuy eus morzidigez ar speredou, eus an ezvezañs a wennflamm-entana en eneou — n'eus anezañ nemet ouz an traou a gredenn hag a bolitikerez — hag eus strizded, enkded vantrus an dremmweliou gant an dud o veva er vro-mañ. Ar re wella e-touez ar vourc'hizien hag an dudjentil a zo, e keñveriou-zo, tud eus ar Grennamzer, tud manet en XIII$^{\text{vet}}$ kantved. Ar skiantou nevez, pe nevezet, o deus kemmet en holl-d'an-holl an anaoudegez en deus mab-den eus ar bed, eus an natur, eus istor ar c'hevredadou-tud, ar yezou hag ar sevenaduriou, a van dianav d'ezo pe a vez sellet outo gant disfiziañs, gant kasoni a-wechou zoken. *Dioueri a ra tud ar vro-mañ, da heul,*

(3) Kasoniusa enebourien ha dismegañserien ar Yez, gwasa labourerien war dachenn an divrezonekaat ar Vro, a zo deuet ac'hano. *HO PET KOUN !*

*cleiz a vammennou a nerz a darz founnus evit an dibabou-tud a zo o labourat er broiou-all.* Evidoun-me, seul wech ma sellan ouz Breiziz, seul dounoc'h e teuan da zigalonekaat ha da zisfiziout en amzer-dazont ar Yez. *Bewech avat ma trôan ouz ar Bed, en em gavan kennerzet raktal gant ar morad-skoueriou a nerz-trec'h da ober diouto a gavan ennañ.* A-hont, da vihana, er-maez eus an amaer, er-maez eus an dour-sac'h hag eus an dismantrou, pell diouz fistilhadeg c'hoular ar gac'herien-en-andor, emañ aveliou kreñv ha yac'h o c'houeza, koummou ar moriou bras o redek, *ha, dre-holl, oc'h en em astenn eus an eil penn-ahel-bed d'egile, an hentou dour ha douar bet pleustret a-holl-viskoaz gant an dud kadarn a vez fae enno menel da gropa e-kreiz ar beredou* (4). Is-

(4) Selaouit amañ ouz garm ha karm unan eus an hentourien dispont-se :

« Va fenn a vo paket en aezenn dishual — Harpa a rin va boc'h ouz Heol an Hanternoz — Lonka a rin anal ar gwez kivniek — Unan hag unan e teuy ar c'houmoul d'am diambroug...

« Hir ha yen ha digenvez an hent — Ken-se ez in — Kas a ra d'al lec'hiou ma laosk ar pinegi o c'hlemmvan peurbadus — A-zindan o bec'hiad-erc'h — Naouez ez in — Bez' ez eus en avel moueziou ouz va gervel — Er gompezenn dourniou o wignal d'in.

« Hag ez an da welout an erc'hegi — Du-hont e-lec'h m'emañ en o sav ar meneziou serz-sonn ha glaswenn — 'Lec'h ma vez ar ruzell-veure o leunia an oabl — Gant eul liou skiltrus evel eur sonadenn — 'Lec'h ma vez sklaerderiou an nozveziou pennahelbedek — O nijal a sterenn da sterenn gant kriadennou — O tridal, o seni — 'Lec'h m'emañ kreisteiz hep heol...

« Hag aon ac'h eus rak an avel ? — Rak nerz an avel ? — Rak skourjezadennou ar glao ? — Tro da eneb outo ha stourm — Kae da zen gouez adarre — Az pez riou ha naon a-unan gant ar bleiz — E-serr an evn hirc'harek, kae a-enep ar red-avel yenskourn — Kaledennou a vo ez taouarn — Kivijet e vo da voc'h — Skuiz e vi, ha spelc'het, ha truilhennek — Nemet e kerzi evel eur gour ».

Hamlin Garland, *The Trail of the Gold-Seekers, a Record of Travel in Prose and Verse*, New-York, 1899.



tor emledidigez ar Ouenn wenn, ar sevenadurez europek hag ar yezou indezeuropek dre ar Bed, e-pad ar pevar c'hant vloaz diweza, a zo ennañ estr eget torfedou ha lazadegou-gouezidi. Mil ha mil heñvelder a gavan etre al labouriou a zo bet graet du-hont hag ar re a zo da embreger du-mañ, en tamm ledenezennig ma vevomp enni.

Ha da genta, kement a ijin-spered, a boell, a nerzkalon, hag a gendalc'husted a zo da ziskouez amañ ha m'o deus diskouezet ar gavadennerien douarou nevez, ar saverien, bras ha dihan, renerien ha renidi, o deus digoret hentou a-dreuz digenvezderiou Amerika, Afrika, Azia hag Okeania, stignet linennou hent-houarn ha linennou orjal-pellgelaoui a-dreuz d'an douarou-bras, linennou bagou-dre-dan a-dreuz d'ar meurvoriou, difraostet koadegi ha geotegi ar bed, disec'het ar geuniou, toullet puñsou arteziat er gouelec'hiou dizour, kleuzet kanoliou, savet dre-holl kêriou ha kêriadennou, aozet en eur ger d'o gouenn ha d'o yez broiou nevez-flamm e-lec'h ma c'hellont beva, bleunia hag en em astenn.

Amañ ivez ez eus da zifraosta, da sevel ha da groui — da groui pep tra evel er broiou nevez : levriou, lennegez, skiantou, skoliou, kevredadou labourat, studia, skriva, prezeg ha kentelia, evel m'o deus gouezet ober ar Wenngroc'heneien aet da ober o anez en Amerika, e Kreisteiz-Afrika, en Aostralia, e Tasmania hag er Zeland-Nevez. Amañ ez eus da vevaat ha da leda adarre eur Yez Veur bet komzet gwechall, en hen-amzer an Istorvez, *gant klodveureka brezelourien Europa*, hag, e derou ar Grenn-amzer, gant ar gadourien disuj a nac'has kenveva gant ar Saozon en enez-Vreiz hag a ouezas lakaat da

blega penn lorc'hus « Romaned » an Arvorig ; eur Yez Veur hag a zo manet, daoust d'ar c'hollou bras he deus bet en he geriadur (e kiriegez dek kantvedad laoskentez ha leziregez), *unan eus gwella, donezoneta ha barreka yezou Europa, unan a zo e kuz ha hadet enni ar muia a c'halloudeziou na c'hortozont evit diwana ha bleunia nemet dourn labourerien akuit,* eur Yez, en eur ger, a zo kant gwech gouestoc'h ha dellezekoc'h da zont adarre da yez a sevenadurez, a lennegez uhel hag a ouiziegez eget ar c'hoz kemmesk a romaneg-bremañ hag a c'hregach eus an Henamzer a raer anezañ ar galleg...

*Hep brezoneg n'eus ket a vreizadelez.*
*Hep keltieg n'eus ket a geltelez.*

An arz, ar sonerez, ar gwiskamantou, an doaresevel tiez, h. a., a zo c'hoariellou-bugale p'o lakaer keñver-ha-keñver gant ar Yez. Bez' e c'heller dazorc'hi arzou, sonerezou, gwiskamantou, tisaverezou aet da get. N'heller ket ober kemend-all d'eur yez. Fur eo a-hend-all, lezel ar ouenn er-maez. Eur ouenn vreizat a vezo marteze en amzer-da-zont, *gant m'o defe tud ar vro-mañ a-walc'h a zigor-spered, a nerzkalon hag a gendalc'husted evit ober e-pad meur a remziad al labour-dibaba ar c'houbladou-gouenna a vez graet abaoe pell gant ar saverien-loened skianteka.* Evit bremañ, n'eus amañ, e Breiz, evel e broiouall Europa, nemet tud nep-gouenn, hironed, hep tra enno peurliesa o tegas da goun stummadou-korf an dud-veur o deus savet Keltia en hen-amzer an Istorvez : ar roueed, ar vrientinien hag ar gadourien a gaver o relegou e beredou kenta-oadvez hag eil-oadvez an houarn. N'eus ken hizio a ouenn vreizat, n'eus



ken a ouenn geltiat. Eun ere hepken a zo etrezomp ha saverien Geltia en Hen-amzer, saverien Vreiz-Vihan er Grenn-amzer : *ar Yez, an nerzusa eus an holl liammou hag ar pouezusa eus an holl draou a zo er Bed, pa 'z eo gwir emañ ar Yez ar moul eus soñjezonou mab-den.* Keit ha ma chomo al liamm-se, e vezo Kelted ha Brezoned, brôadou keltiek ha breizek. Eur wech aet da get, ne van ken nemet Gallaoued ... pe Saozon (evel e Breiz-Veur hag en Iwerzon). An tregont mil Morian eus ar Stadou-Unanet, a zo o komz gouezeleg a dad da vab abaoe ouspenn daou-c'hant vloaz, *a zo muioc'h a geltelez wirion enno* eget ar pevar milion a saoznegerien o deus savet ar Stad Dishual, rak, en Iwerzon evel amañ e Breiz, *n'eus nemet eun dishualded hag a dalv : an hini a zeu eus boaz pemdeziek eur yez estren diouz ar saozneg ha diouz ar galleg.*

... Provinsiadegez ha breizadegez a zo daou dra disheñvel a-grenn. Gant-se, arabat gwiska abafderiou, paourenteziou, disterveziou ha dienez ar brovinsiadegez (hag ar strizsperedegez a gerz alïes dournouz-dourn ganti) gant liou ar vreizadegez. Tud-zo, war zigarez beza breizat penn-da-benn, breizat pennkil-ha-troad, *breizat betek an douar* (5), a hañval beza re duet da sevel eur Vreiz nevez hep doriou na fenestrou warni, eun ti nevez serret-klos ouz pep avel a ziavaez, hag o ren ennañ, gwasoc'h c'hoaz eget en hini koz a zo o koueza en e boull, an amaer hag an deñvalijenn. Sura hent da laza Breiz keltiek hag ar Brezoneg eo an drouklivadur-se a vreizadegez laket da draou a zo ganto c'houez ar c'hoz hag ar moeltr.

(5) An doare-lavar-se a zo anezañ ivez en iwerzoneg.

Skoueriou dudius da heulia, kenteliou talvoudus a bep seurd, mammennou a nerz, dispar ha diniver, a zo er Bed : ret eo da Vreiziz gouzout o c'hlask, gouzout o c'havout, ha gouzout ober o mad diouto (6). Gant eun nebeut spiswelerez hag ijin-spered, e kejer ouz eienennou yac'hus bep kammed a raer dre ar Bed, kouls lavarout. *Gwella louzou ouz ar brovinsiadegez eo ar ouiziegez hag ar skiant-prenet a zastumer o voullzouarata (o vedleoiata), evel-se, en eun doare poellek.* Eun dra hag a denn da vras eo kement-se. Rak, mar deu ar brovinsiadegez, ar strizsperedegez hag an diouiziegez da veza trec'h amañ dindan liou ar vreizadegez, ne vezo ket pell an digalonekaat, an heug hag ar rukun o kregi er pep gwella eus al labourerien deuet ha da zont, ouz o fellaat da vat ha da viken diouz tachennou an Emsao.

Da ziwall a zo diouz an ensavaduriou meur a zo deuet da veza, gant gwan, laosk ha lezirek e vez an darn-vuia eus an dud, evel doueou holl-c'halloudek ma c'houlenner diganto o skoazell e pep tra. Bez' ez eus, e-touez an doueou-se, re goz ha re nevez. Dre ar skiant-prenet diwar an Istor, ez anavezomp labour an doueou koz. Gouzout a reomp ez eus anezo doueou lazus da geltelez an dud a fizi enno. An hini doujeta anezo en hon touez eo an Iliz: Iliz Roum. He mad he deus klasket dalc'hmat, aes her gouzout, ha neket mad ar geltelez pe ar vreizadelez. Mad an Iliz a zo bet bepred ober gant ar yez kreñva hag en em

(6) Ar pep gwella diwar-benn ar poent-se a zo bet lavaret gant Roparz Hemon en e dri fennad anvet *Breiz hag ar Bed*, *Hent ar Skrivagner*, *Lennegez*, moulet evit ar wech kenta e 1923-1924, hag advoulet e 1931 war al levr *Eur Breizad oc'h adkavout Breiz* (embannaduriou Gwalarn).



lakaat a-du gant ar vrôadelez c'halloudeka. *Unvani hag unyeza* da aesaat d'he c'hloer al labour bras eus silvidigez an eneou, setu ar pez a glask an Iliz war ar bed-mañ. *N'eo ket en he c'hefridi salvi ar yezou hag ar brôadeleziou en argoll. Dall-put pe sod-nay e tle beza ar re a zo o c'hortoz anezi da gemer ar sammse war he c'hein.* Hag an oberou a gomz amañ uhel a-walc'h, ha sklaer a-walc'h, d'an dud m'eo ar gristeniez evito eun hent d'en em wellaat ha neket eun hent d'en em zalla. Ar penna taoliou he deus an Iliz skôet ouz ar geltelez eo ar re-mañ. Peurlaza, peurvouga a reas, dre gemer al latin da yez ar prezegerez, da yez an aviela-paganed, an hen-geltieg pe c'halianeg a veze komzet c'hoaz e rannvroiou-zo eus an douar-bras, e dibenn an Hen-amzer hag e deroukenta ar Grenn-amzer. Diskar a reas, goude eur stourm eus ar garva, Ilizou keltiek ar Grenn-amzer (en o zouez, amañ, an Iliz vreizek). An diskaridigezse, *an divrôadelidigez-se eus ar pennou kredenn* er broiou keltiek a zo bet anezi ar gwasa hag ar pounnera taol skôet ouz ar yezou nevez-keltiek. *Eur vammenn a reuz eo bet, ma santomp hizio c'hoaz an dilerc'hiou hag an efedou anezi.*

Ouspenn-se, arabat ankounac'haat ar brezel didruez, hag a-zindan peurliesa, a zo bet graet ouz ar Brezoneg gant eun niver a dud a iliz adalek an XII[vet] kantved betek hizio, ar parreziou bet divrezonekaet, etre 1880 ha 1920, dre grouidigez skoliou kristen gallek penn-da-benn, dre an dilez a zo bet graet enno eus ar prezeg hag eus ar c'hatekiza e brezoneg. Arabat ankounac'haat an taoliou pounner a zo bet skôet dre-holl ouz ar yez dre an astennidigez, war Vreiz-Izel a-bez, eus roued an oberou kristen renet e galleg

gant Gallaoued, dre ar skignidigez dre-holl eus ar c'hazetennou kristen moulet e Paris. Ha, da gloza, ho pet koun eus ar geriou-mañ lavaret, n'eus ket pell, da Fransez Vallee gant eur beleg yaouank ... goude eun emvodadenn eus pennou an Iliz e Breiz : *La question du breton n'existe pas pour nous* « Kudenn ar brezoneg ? n'eus meneg a se evidomp ! »

Bez' ez eus eun doue koz-all : ar Gouarnamant pe ar Stad. Arabat tevel war vestaoliou hemañ. Warlerc'h Rouantelez Vreiz-Vihan, savet ha renet gant brezonegerien rik, etre ar V[vet] hag an X[vet] kantved, e teuas e-pad ar peb-all eus ar Grenn-amzer, Dugelez Vreiz. Anezi ivez eur Stad dishual, hogen eur Stad *c'hallek*, evel m'emañ bremañ *saoznek*. Stad dishual Iwerzon, eur Stad renet e galleg gant eur ouenn C'hallaoued deuet eus a Vro-C'hall (an Duged), oc'h ober dindano Brezoned divrezonekaet ha Gallaoued Breiz-Uhel (a adkemeras o c'hreñv dindan ar renadur-se). An Dugelez n'he deus graet mann evit ar brezoneg. Aesaet he deus da heul ar stagidigez ouz Bro-C'hall, a vije bet kalz diaesoc'h ma na vije bet dre-holl, e gorre evel e traoñ ar vro, nemet brezonegerien, ha brezonegerien nemetken e penn ar gouarnamant. Plaenaet he deus an hent da brovinselez Vreiz, ha da zepartamantelez Vreiz.

Diwar-benn an doue koz a raer anezañ « Stad Vro-C'hall (gouarnamant Pariz) » ne livirin netra. Anavezet eo a-bell-zo gant an holl an enebiez a vag ouz ar vreizadelez. N'eus den hizio, e-touez ar vrezonegerien emskiantek, o kredi e tigorfe biken Gouarnamant Pariz dor e skoliou e Breiz d'ar Brezoneg.

Tremen ker buan-all a garfen war gont an doueou nevez : boutinelez (kevredadela-madou) ha peurvoutinelez (kumunelerez). Amzer n'o deus ket bet c'hoaz da ziskouez, en eun doare anat d'an holl, ar binim a zo enno. Bez' e c'heller, emezoc'h, en em harpa warno evit klask dispenn al labour divreizek graet gant an doueou koz. Riskl a zo er c'hoari-se, avat, ha ret eo beza bepred dihun ha war evez. Eun dra fall e vefe mont da azeulerien d'ezo, meveli gant o beleien, ha lonka kement poulc'hod a rôont da gredi. « Ober ganto hep ober dindano », evel ma lavar ar C'hallaoued. Arabat ankounac'haat kentel an Tremened. Ker a-walc'h en deus koustet d'ar Geltelez mont e sujedigez gant beleien-veur an doueou koz. Diwallomp d'ober eun arnodadenn-all a vefe koustusoc'h c'hoaz, pa 'z afe da get enni ar yez hag ar vrôadelez. N'eus ket da fiziout e renerien an Ilizou etrevrôadel nevez. *Mad o iliz a glaskont, ha neket mad ar Geltelez. Houmañ a vezo aberzet a galon laouen ganto mar kav d'ezo ez eus eur gounid bennak evito en aberz-se*. Arabat ankounac'haat kement-mañ. Ar beurvoutinelerien rik a zo a-enep pep brôadelez, ha, da heul, a-enep pep brôadelouriez (lennit ar pennad embannet e penn-kenta ar bloaz, war ar *Pravda*, a-enep ar vrôadelouriez a zo o tiwana e-touez brôadou nannrusiek Rusia da heul an ober gant o yez). Ebestel ar proletarekaat, huñvreourien an Etrevrôadel hollvedel, ragaozerien ar Baradoziou-da-zont evit mab-den war an Douar, a laka, e-touez ar paliou diziraezadus a glaskont tizout, *an unyezekaat ar bed*. Bez' ez eus ouspenn-se en o zouez ker gwaz mac'homerien-dud, ker gwaz kuzerien, distummerien ha farloterien gwirioneziou — ha da heul ker gwaz mougerien speredou — ha ma 'z eus bet tamallet da bennou Iliz Roum beza bet gwechall p'edont holl-c'halloudek

en Europa. A-vec'h m'emañ o sevel diwarnomp Noz Veur ar Grenn-amzer — rak petra eo ar pevar c'hant vloaz diweza p'o lakaer keñver-ha-keñver gant hed an Istorvez hag ar Ragistorvez ! Re abred eo sacha war hor c'hein, a-youl-kaer, gwask eun hir a nozvez-all.

Fur eo lezel an holl idolou ... gant o meuloazeien, ha nac'ha lakaat war hor fri al lunedou-distummatraou a ginniger d'eomp a bep tu. Adsavidigez ar yez hag ar vrôadelez a c'houlenn *poell, labour* ha *kendalc'husted,* hag ouspenn *eur weledigez sklaer, eun anaoudegez doun eus buhez ar yezou, ar poblou hag ar sevenaduriou.* An anoudegez-se, ar weledigez-se a vezo rôet d'eomp gant *ar ouizieges reiz,* an hini a vez dastumet gant an imbourc'herien nep-kredenn, pe, da vihana, gant an imbourc'herien a zo enno *lealded hag emvestroniez a-walc'h evit lezel o c'hredennou relijiel, politikel ha kevredadel er-maez bewech m'emaint o klask ar wirionez.*

Salvet e vezo ar Brezoneg *gant ar vrezonegerien o-unan* dre en em zidouezia eus ar c'hallegerien (da c'hallout lakaat ar galleg er-maez), dre en em voda kenetrezo, *o sevel evito hepken kevredadou a bep seurd na vezo graet implij enno eus yez-all ebet nemet ar Brezoneg :* kevredadou-dihuedi evit ar Bolunezidi a zo en hon touez (7), kevredadou studia, labourat, skriva ha prezeg evit an dud-all. *Ma kendalc'h ar vrezonegerien da veza frank-tennataerien o stourm*

(7) An tudoniour touet (etnografour touet) a zo ac'hanoun ne laka netra a zismegañsus er ger « Polunezidi ». Kent beza kontammet gant an holl sïou fall bet degaset d'ezo gant al livastred eus Europa, e oa Poluneziz *unan eus kaera gouennou-tud ar bed,* korfet brao ha kreñv, speredek-kenañ, donezonet evit ar sonerez, tuet da gana, da gorolli, da ebatal hag ampart-meurbet en holl sportou.



*pep-hini diouz e du, en e benn e-unan, ar galleg eo a vezo trec'h e Breiz.* Ret eo sevel kevredadou *efedus,* etre brezonegerien nemetken, brezonegerien c'hanet ha brezonegerien en em c'hraet, da lavarout eo tud, — ne vern a be ouenn hag a be vro e vefent, — o deus desket ar Yez ha graet anezi yez o empenn ha yez o c'halon. Ret eo kevredadou *da badout* e-lec'h ma vezo miret ha ma tremeno *eus an eil remziad kevredadourien d'egile eñvoriou, reoliou-labour, binviou-studia, h. a.* Bez' ez eus evel-se, e Breiz-Veur hag er Stadou-Unanet dreist-holl, kevredadou galloudus bet savet, er-maez eus ar Stad, gant prevezidi dre o fenn o-unan, *renet, meret ha leveet gant prevezidi,* hag o deus graet a-hed an XIX[vet] kantved hag a gendalc'h da ober hizio mil vad war bep seurd tachenn. Heñvel dra a zo da embreger amañ evit adsavidigez, stuzidigez ha silvidigez ar Yez. *Yez unvan ouz yez unvan ha kevredadou ouz kevredadou, an trec'h a zo e penn diweza an hent-se.*

An den e-unan-penn a zo nebeut a dra, ha buan e tremen. Ar Yez hag ar Vrôadelez, avat, a c'hell padout a-hed milvedou. Setu perak e talv ar boan labourat ha stourm evito, hag en em gevredadi evit suraat d'ezo o buhez, amañ e Breiz ... pe mar deo re ampalvarzet an hent amañ gant ar c'hallegerien, en eur vro-all tudet-rouez, Patagonia pe Aostralia. *E kement lec'h ma c'hell beva, bleunia hag en em astenn ar brezoneg hag ar vreizadelez, emañ Breiz.*

*

* *

Arabat beza digalonekaet :

1° gant an niver bihan a dud a zo o labourat war

dachenn ar Yez. An traou brasa ha talvoudusa er yezoniez evel er skiantou-all, en arzou, el lennegez, er stadrenerez, er vrôadelouriez hag er sevenadurez a-bez, a zo bet graet atao *gant dibabou-tud*, da lavarout eo *gant gwall-nebeut a dud*. N'eo ket niver an dud an hini a dalv, hogen an danvez a zo enno : spered, nerz-kalon ha gouzout.

2° gant an hir a waskadenn a zo bet war ar brezoneg en hor bro : an nao pe zek kantved ma padas Dugelez Vreiz, Provinselez Vreiz ha Departamantelez Vreiz. *Dek kantved e buhez eur Yez a zo dek vloaz e buhez eun Den*. Al lodenn a anavezomp eus buhez ar yezou semitek en em astenn war *hanterkant kantved* da vihana. An hena enskrivaduriou semitek kavet e Mezopotamia a zo eus dibenn ar pevare milved kent H. S. Hag ar semiteg d'ar c'houlz-se a oa eur yez peurfurmet, bet o veva moarvat abaoe meur a vilvloaziad.

II

8-9-1933

... Nemet ar stumm brezonek, n'eus netra er pajennadou ... [am eus kaset d'eoc'h] hag a ve diwanet ennoun. Skiant-prenet istorek hepken tennet pe diwar ar pezig am eus gwelet pe diwar labouriou a bouez savet gant imbourc'herien a fiziañs a labour hep-ken evit ar blijadur da labourat ha da glask ar wirionez, ha neket evit distumma anezi en eun doare pe zoare da hoala izili nevez d'o iliz. N'eus nemet labour ar rummad tud-se hag a gont evidoun, evel ma ouezit.

Poan, amzer, paper ha liou-skriva kollet, a lavaro K... Eul lodenn wirionez a zo gantañ ... An darnvuia eus ar poblou a vez heñvel ouz an dud sellet outo



a-hiniennou : *skiant-prenet ar re-all ne dalv ket d'ezo*. Eur skouer vantrus eus kement-se a rôan em lizer. Na Kêrmarker nag ar Vrezoned-all a veve war e dro n'o deus gouezet ober diouz skouer Balkaniz o amzer (neuze e dalc'h an Durked), p'edont o sevel dre-holl skoliou evit deski o yez d'o bugale. Ar C'hresianed dreist-holl a reas labour dispar d'ar c'houlz-se. Digas (diseblant) ha difiñv ez int manet rak ar skoueriou-se, ha koulskoude, neuze (etre 1820 ha 1870) e vije bet aes-meurbet sevel skoliou brezonek dre ar vro, zoken e fabourziou ar c'hêriou. Diskol e oa ar maez, kouls lavarout, hag e meur a barrez e oa a-benn neuze skoliouïgou diouyezek (brezoneg ha galleg), teir-yezek a-wechou (brezoneg, galleg ha latin) evit ar baotred, hag unyezek (deski lenn ar brezoneg ha latin ar pedennou) evit ar merc'hed, dalc'het pe gant kerent d'ar person, pe gant tud a youl vat. Vallée en deus komzet eus ar skoliou-se en e *Eñvorennou*. Kemend-all a zo bet lavaret d'in gant Kloareg ar Wern.

Skrivet em eus ar pajennadou-mañ evit ar blijadur hepken da skriva e brezoneg ha da lakaat er yez a garan an traou a garan. Setu perak e skrivan *Istor ar Bed* ha perak e lakaan eñvorennou va c'herentiad e brezoneg. An dudigou a vev bremañ e Breiz-Izel, ganadur gwanaet an dud-veur o deus savet Keltia en hen-amzer an Istorvez ha Breiz-Vihan e derou ar Grenn-amzer, n'int ket barrek, a-hervez, da ober *ar pez o deus graet en hon Amzer Breiz-Veuriz ha Norz-Amerikiz, er-maez eus an Iliz hag eus ar Gouarnamant, hag hep ar Skoazell anezo*. Nag a skoueriou hoalus-kenañ, koulskoude, a labour *efedus* graet war bep tachenn gant ar c'hevredadou-prevezidi tremor, adalek ar c'hevredadou-trevadenni o deus digoret da

c'houarnamant Breiz-Veur en Afrika broiou brasoc'h eget Europa (*Royal Niger Company, British South Africa Company, Imperial British East Africa Company*) betek ar c'hevredadou a ouiziegez evel *The Geographical Society, The Royal Society, The British Association for the Advancement of Science*, h. a.

*Dre sevel kevredadou efedus ha da badout etre brezonegerien nemetken, e vezo adsavet ha salvet ar Yez.* Gortoz an Emrenerez evit ober se a zo kondaoni ar Brezoneg d'ar maro...

III

9-9-1933

... Poueza re am eus graet marteze war ar c'hevredadou studia skiantou pe leda anaoudegeziou e brezoneg dre ma 'z oun dedennet davet an traou-se dreistholl ... Hogen sevel kevredadou brezonek — pe *skodadou* evel ma veze lavaret gwechall — a c'heller evit ober ne vern petra : dihuedi en eun doare pe zoare, dañsal, butuni, c'hoari an douicheg begin sach-disach (an akordeoñs), c'hoari boulou, kartou pe zomino, mellat, horellat, krikedi, gwaregata, klezeiata, marc'hhouarnata, bageal, lazeta, koulineta, h. a. *Ar poent a bouez bras, ar sturienn, ar benn-lezenn da ober diouti striz-ha-striz* — dre ma tenno ar viridigez anezi da *adsevel* ha da *advevaat* ar Brezoneg, d'e adlakaat en e lec'h gwechall a *yez-rena-an-holl-draou* — eo houmañ : sevel ar c'hevredadou-se etre brezonegerien nemetken (brezonegerien c'hanet pe vrezonegerien en em c'hraet, ne vern), etre tud barrek da gomz ar Yez, c'hoantek d'he c'homz evit ar gwella, ha *graet ganto o menoz da gomz nemeti hepken p'en em gavont etrezo.* Arabat e vefe gwech ebet an distera laoskentez e-keñver ar poent-se : *Brezoneg nemetken ! ar galleg er-maez ! an hu warnañ evel ma lakaer war ar chas-klañv !* Skei eun dell-gastiz gant an ezel a lakso eur frazenn c'hallek e vefe kenta tra da lakaat e reoliadur ar c'hevredadou-se.

N'eus ket ezomm a galz a dud evit sevel eur c'hevredad efedus. Ober diouz skouer Breiz-Veuriz ha Norz-Amerikiz ! Tri den oberiant a zo a-walc'h evit staga gant an traou : eul levier (prezidant), eur skrivagner pe segretour, eun teñzorier ... ha war-raok ! Bec'h d'al labour ! Tri den oberiant a ray muioc'h eget tri c'hant den moredet ha lezirek na zihunont nemet eur wech ar bloaz pa 'z eus eur banvez da zebri, banneou da lipat ha baleadennou da ober.

N'eus ket ezomm kennebeut-all a veza tud diouz ar gurunenn, tud dispar en eun doare pe zoare, evit sevel *kevredadou talvoudus* ... Bez' ez eus, er gevredadouriez, eur skouer anavezet mat ha dreist ar reall eus ar pez a c'hell ober tud diabaf hag oberiant eus ar bobl dre en em gevredi, kuit a skoazell ar vourc'hizien hag *er-maez eus krabanou moredus ar Gouarnamant hag an Iliz a zo re dechet da vouga, en dud a gabestront hag a renont e pep tra, pep galloud d'en em zibab, d'en em ziluzia drezo o-unan.* Ar skouer-se eo an hini a zo bet rôet, e-kerz an XVIII[vet] hag an XIX[vet] kantved, gant frank-koueriaded brugegou al Lunvourc'h (*Lüneburg*), e bro-Hanover, Alamagn an Hanternoz (8). Dre sevel kevre-

(8) E. Demolins, *Comment la Route crée le Type social*, II : *Les Routes du Monde moderne*, pp. 489-529 ; P. Roux, *L'Evolution agricole en Allemagne : Le Bauer de la Lande du Luneboug, comment il s'est adapté aux transformations modernes*, war *Science sociale*, miz Meurz 1906. Gwelout ouspenn niverennou Ebrel 1907, Meurz 1908, Du 1908.

dadou-koueriaded (*Bauerschaften*), o deus Lunvourc'hiz gallet kas da vat an holl servijou a zo ret evit suraat buhez reiz eur vrôad-tud. Bez' ez oa ganto kel lïes kevredad ha ma oa a bal da dizout : kevredad-mera-bro, kevredad mera hag urzia an traou a iliz, kevredad kerreiza (ober polis), kevredad suraat ar skoliata hag al leda deskadurez, kevredad a vadobererez, kevredad digeri hag aoza hentou, kevredad gwellaat al labour-douar, kefiad presta hag espernout, kefiad kretaat ouz ar c'hollou-loened. Betek an advrôadenni, an anneza an dreist-kresk eus poblañs ar vro er broiou tremor a veze suraet ganto er c'hiz-se. Bez' ez eus hizio, en Norz-Amerika hag e Su-Afrika, konteleziou a-bez a zo bet tudet evel-se gant Lunvourc'hiz.

DIWEZ



# PENNADOU ha KELEIER

## DANIEL OWEN

Daniel Owen, ar skrivagner a lider e Kembre e gantvet deiz-ha-bloaz, a zo ganet e 1836, er Wezgrug, e korn biz ar vro. Tud paour oa e gerent. Mengleuzier oa e dad. Er bloaz goude ganedigez ar paotrig e varvas, beuzet en eun toull mengleuz. Setu m'en em gavas ar vamm hec'h-unan da labourat evit pevar bugel, en doare ma anavezas Daniel abred petra eo poaniou ar baourentez.

Ar paotrig a heulias ar « Skol Sul » da genta ; ha neuze, d'e nao vloaz, pa voe digoret eur skol wirion evit ar wech kenta er Wezgrug, d'ar skol-se ez eas. Re wan e oa ar bugel evit mont d'ar vengleuz evel e dad. Divizet e voe eta e lakaat war ar vicher a gemener. Kemener e chomas betek 1864, ma teuas en e benn mont da Gelenndi Bala da veza pastor. N'en doe ket amzer, avat, da beurechui studi an doueoniez. Galvet e voe en-dro d'ar gêr, ha ret e voe d'ezañ ober ar c'hemener adarre. Nemet mont a rae gwech ha gwech da brezeg er chapeliou a dro-war-dro pa veze ezomm.

E 1876 e kouezas klañv. Ha diwar neuze eo e stagas da skriva war ali e geneiled.

Romantou eo a savas. En e raok, peuz dianav e oa ar romant e Kembre. Sellet e veze, gant ar Brotestanted striz a oa anezo Kembreiz an naontekvet kantved, ar romantou kenkoulz hag ar peziou-c'hoari evel traou diaoulek, mat hepken da goll an eneou. An dosta tra d'eur romant a gaver kent deiziou Daniel Owen, ouspenn eun nebeut heñveladuriou diouz Walter Scott, eo « *Y Meudwy Cymreig* » (Ar Gwaz-Doue Kembreat) gant Cawrdaf (William Ellis Jo-

nes), istor eur veaj, kentelius ha skouerius-meurbet, hag eun nebeut labouriou gant Llew Llwyfo (Lewis William Lewis), Hiraethog, hag eur bagadig re all.

Degemeret mat e voe romantou Daniel Owen dre ma oant krenn a-du gant menoziou relijiel e genvroiz, hag ivez, dre ma lived eno tud ken gwirion, ken beo ma vezent anavezet gant an holl evel tud o doa kejet ganto e-kerz o buhez pemdeziek. Ouspenn se, displega a rae ar skrivagner, war zigarez konta eun danevell, darvoudou c'hoarvezet gantañ e-unan, pez a ro nerz ha dounder d'e skridou.

Evito da veza aozet fall, hir-tre ha savet a-wechou diwar skoueriou saoznek, lennet e vez c'hoaz oberou Daniel Owen gant plijadur. Setu amañ ar roll anezo :

« *Y Dreflan* » (Ar Geriadenn), 1881, a zo livet ennañ buhez eur vourc'h vihan.

« *Rhys Lewis* », 1885, ennañ kalz eus istor an oberour hag ar brudeta skoueriou-tud krouet gantañ : Mari Lewis (e vamm), ar Gembreadez vat a zoujañs Doue, hervez kredennou ar strisa methodistiez ; Thomas Bartley, a lakae an holl da c'hoarzin gant e droiou hag e fentigellou ; Wil Bryan, ha na rae van ebet eus orbidou ar bed.

« *Y Siswrn* » (Ar Sizailh), 1888.

« *Enoc Huws* », 1891, eun tammig heñvel ouz « *Rhys Lewis* », istor eur paotrig paour chomet emzivad hag o sevel tamm-ha-tamm dre e labour.

« *Gwen Tomos* », 1894, diwar-benn buhez eur vereuri.

« *Straeon y Pentan* » (Marvailhou Korn an Oaled), 1895.

E 1895 e varvas Daniel Owen.

ROPARZ HEMON.



# Notennou

**Ar « Prederiadennou »**

Gant an niverenn-mañ ez echuomp embannidigez al labour pouezus-se, hag a chomo unan eus meindiazez hon emzao. Degas a reomp da goun ez eus anezañ c'houec'h levrenn, oc'h ober niverennou 76, 78, 82, 84, 86 ha 88 « *Gwalarn* » (priz pep niverenn : 16 real).

**Ar Simbol**

Goude beza bet lizerou ha klevet aliou digant kalz keneiled, Simbolidi pe get, hon eus divizet adaoza reolenn ar *Simbol*. An adaozadur-se, avat, ne c'hello ket beza graet a-raok an hañv.

O c'hortoz e c'hellor ober arnodennou hervez ar reolenn moulet war niverenn 65 « *Gwalarn* ».

A re o deus c'hoant tremen a c'hell atao skriva d'imp, ma vo gwelet pez a zo d'ober.

Ouspenn se, *Kelc'h Keltiek Paris* a gemenn d'imp ez eus ennañ pevar Simboliad ha na c'houlennont ket gwell eget lakaat re all da dremen an arnodenn. Skriva eta d'ar C'helc'h, 7, leurenn an Ti-Kêr, *Paris* (4-vet).

**« Gwalarn » o vont war-raok**

Kreski a ra bepred niver hor c'houmananterien,

daoust da leziregez darn eus hor c'houmananterien goz. Ma talc'h an traou da vont evel-se, e vimp barrek marteze da embann niverennou tevoc'h c'hoaz ha founnusoc'h. Trugarez d'ar re o deus graet brud evit « *Gwalarn* » en-dro d'ezo ! Re a dud a chom c'hoaz e Breiz ha n'anavezont ket ac'hanomp, evito da garout ar brezoneg. Pa vez diskouezet « *Gwalarn* » d'ezo, ez int, evel ma lavare unan d'imp, heñvel ouz tud a zo bet o veva en eun ti hep gouzout e oa eun teñzor ennañ.

### Diwar-benn ar « brezoneg skiantel »

An Ao. Badoual (trugarez d'ezañ) a skriv d'imp :

« A-unvan gant an aotrou 'n Abad L. Ar Floc'h e lavaran d'eoc'h : ra blijo gant an Aotrou Doue lakaat ho labour da deurel kalz a frouez.

Eur blijadur dreist hag eur frealz ez eo evidoun lenn labouriou seurt gant an niverenn diweza eus *Gwalarn*.

Eur c'hant a lennerien a c'houlenne Meven Mordiern evit « *Istor ar Bed* ». Unan eus ar re-se oun bet, ha desket em eus evel-se eur bern traou skiantel n'am bije bet tro ebet da zeski e galleg, dalc'het ma 'z oun gant an nebeut a amzer vak am eus.

Hag e kavan soñjou bet displeget gant Meven Mordiern en e levr « diwar-benn ar yezou hag ar brezoneg », — el levrenn V dreist-holl, — soñjou a-du ha gant ar skiant, ha gant ar skiant-prena.

E brezoneg, kalz aesoc'h e kavan lenn eur skrid skiantel ha deski traou nevez, — kalz aesoc'h, ya, eget e galleg, a zo koulskoude yez va bugaleaj ! Ha deskit ganin al latin hag ar gregach eun tammig.



E « *Mentoniez* » C. L. Kerjean, — eur brao a levr ! — pajenn 17, linenn 7, ar ger *mui* n'eo ket anezañ, a gredan, eur ger a zoare :

Eus eur stagell e vez ezomm eno, nann eus eur rakverb.

E galleg, evit gwir, e vez lavaret *plus*, ya, ... hag e kemmesk va bugaligou ar c'henstrolla gant al lieskementi.

Evit ober d'ezo meiza ar c'henstrolla, ret eo d'in ober gant *et* e-lec'h *plus*.

Da skouer : 2 + 2

a zo distaget e galleg : 2 *et* 2

ha nann : 2 *plus* 2

Fazia a ran marteze evit ar pez a sell ouz ar brezoneg. Evit ar galleg, ar wirionez ez eo nemetken.

D'am meno, ar reta-holl eus labour ar vrezonegerien eo savidigez levriou skol e brezoneg evit ar vugale, skrivet gant skolaerien ampart war o micher ha bet d'ezo meur a vloavez e skoliou Breiz-Izel.

Eur geriadur brezonek e brezoneg a vefe erru-mat ganin ivez, gant ma vefe ennañ an holl c'heriou skiantel nevez-savet ».

### Geriadurig an Troiou-Lavar

Labouret start hon eus war ar geriadurig-mañ, a vo echu, a gredomp, a-benn miz pe zaou, ha kaset raktal d'ar rakprenerien.

### Pelec'h prena levriou « Gwalarn »

Neb a fell d'ezañ prena hini pe hini eus hon embannaduriou a c'hell atao skriva d'imp. An doare gwella eo. Servijet e vo raktal.

Bez' e c'heller ivez goulenn hon embannaduriou digant al levrierien. Erbedi start a reomp an tiez-mañ:

*E Brest :*

Ti Jouanneau, 26, straed Siam.
Ti Sant Erwan, 14, straed an Nor (Rekourañs)

*E Kemper :*

Ti M. Le Dault, 18, bali Kergelenn.

### Chomlec'h « Gwalarn »

Da heul eun notenn lakaet war « Feiz ha Breiz » nevez 'zo, — bennoz Doue d'e rener, — hon eus kavet koumananterien nevez. Eur fazi a oa bet graet koulskoude o rei hor chomlec'h. An arc'hant a dle atao beza kaset da : Y. Le Drézen, Boîte Postale 75, Brest (CC. 96-38 Rennes).

### Eur gartenn Vreiz

Emeur o vant da embann eur gartenn Vreiz e brezoneg. Ar vent eo 1 metrad 10 war o metrad 90. Ar skeul eo 1/320.000-vedenn. E 6 liou eo graet. Merket eo warni ar rannvroiou gant o harzou : Kerne, Leon, Bro-Wened, Bro-Sant-Brieg, Bro-Sant-Malo, Bro-Zol, Bro-Roazon ha Bro-Naoned. Ivez ar stêriou brasa, ar meneziou uhela, ar c'hêriou penna, an enezennou, ar pennou-tir hag ar plegou-mor brasa.

Prest e tle beza war-dro derou miz meurz. Embannet eo gant Breuriez ar Brezoneg er Skoliou. Kavet e vo da brena en eun nebeut levrdiou. Priz : 20 lur. Evit ar skoliou 20 dre gant nebeutoc'h.



### Eul levr nevez

Eul levr a zo lakaet da rakprena : *Kentel an Harlu,* gant G. B. Kerverziou, dastumadenn genta eur rummad eñvorennou, studiadennou, displegadennou ha barzonegou.

Kas ar rakprenaduriou da vouladuriou G. B. K., Boest-Post 131, Sant-Brieg ; 15 lur e kousto al levrenn war baper alfa ; lakaet e vezo dindan wask kerkent ha ma vo kavet kant rakprener.

### Skoliou dre lizer

Setu adsavet ar skol uhel dre lizer da zeski brezoneg, hag eun dra vat eo. Bremañ eta e vo daou rummad skolidi : re ar skol izel ha re ar skol uhel. Skriva d'an Dimezell M. Gourlaouen, 30, rue de la Corderie, Douarnenez.

### « Tregont Son »

Al levr nevez-mañ a vo embannet e miz meurz gant *Ar Falz*, ennañ tregont son evit ar skoliou. Kas ar rakprenadennou da J. Delalande. Ar priz a dle beza ugent real.

### Embannaduriou nevez

*Conseils aux Ecrivains bretons*, gant F. Vallée, levrig 14 pajenn, tennet eus « Mémoires de l'Association Bretonne » (Kendalc'h Henbont, 1935).

Ar c'huzuliou-mañ a zo kendalc'h ar c'huzuliou d'ar skrivagnerien embannet gwechall er gelaouenn « *Buhez Breiz* » hag ivez kendalc'h « Pajennad Breu-

riez-Veur ar Brezoneg », a veze moulet war « *Feiz ha Breiz* ».

Eul labour a bouez ez eo, hag a dlefe beza lennet piz gant an neb piou bennak a skriv pe a fell d'ezañ skriva en hor yez.

Tenna a ra an Ao. Vallée evez ar skrivagnerien war eun nebeut traou a zo ret gouzout evit skriva reiz, traou eeun-tre ha dianav koulskoude da galz ac'hanomp : furmou reiz ar verb *endevout*, ar verb *gouzout*, ar verb *mont*, kemmaduriou a zo, hag all. Aes gwelout ez eo boas an Ao. Vallée da sellout piz ouz dournskridou e genvroiz hag ouz pennadou hor c'hazetennou. Ar faziou meneget gantañ eo ar re end-eeun a gaver atao, hag a vefe ken aes tremen hep ober ma karfed studia, ne lavaran ket e-pad hanter-kant vloaz, hogen e-pad dek munutenn.

Goulenn digant eur skivagner breizat studia ar yezadur e-pad dek munutenn a zo re, evel just. Al levrig-mañ, daoust da se, a c'hell ober vad d'ar re a vo kalonek a-walc'h evit digeri anezañ. War a gredomp, e vez roet gant an Ao. Vallée d'an neb a c'houlenn. (Skriva d'ezañ, 23, rue St-Benoît, Sant-Brieg, ha lakaat eun timbr, 5 gwenneg da vihana, evit ar mizou).

**Dre ar c'helaouennou**

Eur wir blijadur eo lenn niverenn miz genver *Ar Falz*, enni pennadou ken beo ha ken yaouank. Eur menoz mat eo bet moula barzonegou bihan evit ar skoliou en doare ma c'hellont beza distaget diouz ret. Eus ar fentusa eo damdroidigez Kerlann, *An Tri Be-*



*moc'hig Bihan*. Hastit afo koumananti pe adkoumananti. Skriva da J. Delalande, skolaer, Boest-Post 85, Montroulez (Kont-red 23.854, Roazon). Priz ar c'houmanant (dek niverenn) : dek lur.

Niverenn miz genver *Ar Walenn Geltiek* a zo teomeurbet ha dudius da lenn, re a c'halleg enni, siouaz. Degas da soñj a reomp d'hol lennerien ez eo trimiziek ar gelaouenn-se. Priz ar c'houmanant : daou skoed, pe, ma karer harpa, dek lur. Skriva d'an Ao. Eujen Régnier, 75, rue de Fougères, Roazon (Kont-red : 143-75, Roazon).

War *Feiz ha Breiz* miz c'houevrer ez embanner eun diverra eus eur pennad diouz « *Prederiadennou* » Meven Mordiern.

Ar pennadig ken meulus, — unan eus ar re veulusa biskoaz moulet war *Gwalarn*, — hor boa savet diwarbenn c'hoariva ar Bleun-Brug, a zo bet kavet « yen » gant ar « *Bulletin des Œuvres Bretonnes* » !

**« Brezoneg ar Vugale »**

Setu amañ roll ar profou, trugarez d'an donezonourien :

An Ao. R. Delaporte : 20 lur. — An Ao. Y. Bricler : 20 lur. — An Ao. Fred. Moyse : 20 lur. — An Ao. Yann C... (Roazon) : 20 lur. — An Dim. Baron : 100 lur. — An Ao. Saout : 20 lur. — An Ao. P. Le Roux : 40 lur. — en holl : 240 lur.

Setu amañ roll al levriou kaset :

Skol Gristen ar Baotred, Landrevarzeg : 150 luriad. — An Ao. V. Seite, Skol Gristen, Landerne : 100 luriad, — en holl : 250 luriad.

Chom a ra er c'hef : 1046 lur 80.

### « Ar Yez Vrezonek »

Al levr-mañ, savet e galleg gant M. Guieysse, a vo hep mar ebet unan eus ar re dalvoudusa biskoaz skrivet diwar-benn hor yez. War-dro daou c'hant hanter-kant a bajennou a vo ennañ. Ar priz war baper « Alfa » a vo 10 lur ; war baper roudennek « Breiz » (skouerennou niverennet) e vo 20 lur. Kas an arc'hant da : *Imprimerie Commerciale de Bretagne*, 7, rue des Francs-Bourgeois, Roazon (Kont-red 166-13, Roazon). E miz meurz e tle dont er-maez.

### E Kembre

Abaoe eur pennad e vez moulet levriou-skol kembraek gant tiez-embannerez bras a Vro-Saoz. Setu amañ, da skouer, eur rummad levriou nevez anvet *Llyfrau'r Wawr* (Levriou ar Goulou-Deiz), embannet gant ti Macmillan, Londrez. Ouspenn ma 'z int skrivet mat, gant tud a vicher, moulet dreist int, enno skeudennou e liou eus ar c'haera. Eun dra vat e vefe d'imp heulia ar skouer-se, ha lakaat tiez bras Paris da voula levriou-skol brezonek. Arc'hant o deus an tiez-se, arzourien d'o servija, labouradegou ha binviou a bep seurt, hag e c'hellont ober kalz gwelloc'h egedomp e Breiz. En deiz ma vint sur da *c'hounit* gant levriou brezonek, ne vo ket diaes o lakaat da embann anezo.

### E Manao

Klemm a zo savet en Enez-Vanao dre ma ne voe ket embannet ar roue nevez Edouarz an Eizvet e manaveg. Ar c'hlemm a zo graet gant eur bagad tud a zo o studia ar yez e Ramsey.



### Pladennou Keltiek

An Ao. P. Ar Rest a gas d'imp ar roll-mañ eus pladennou keltiek a c'heller prena e Breiz. N'int ket, a gav d'imp, eus ar re wella nag ar re nevesa, daoust ma tle beza hiniennou mat-tre en o zouez. Diaes-tre eo lakaat degas pladennou 'zo eus Breiz-Veur pe Iwerzon. Setu perak e vo talvoudus moula ar roll-mañ eus oberennou gouest da rei eun tañva eus sonerez ar Gelted tra-mor. Gant plijadur e tegemerfemp rollou all digant lennerien.

An holl bladennou-mañ a zo embannet gant « Mouez e Vestr » :

*Pladennou Kembraek*

E. 484. My Little Welsh Home. Ar hyd y nos. (Leila Megane) 25 lur.

B. 3406. Breuder Bywyd. Cywydd y Gof (William Edwards) 15 lur.

E. 403. Cymru Anwyl. Pistyll y Llan (Leila Megane) 25 lur.

E. 485. Dafydd y Garreg Wen. Y Bwthyn Bach to Gwellt. (Leila Megane) 25 lur.

D. 1368. Heaven (Y Nefoedd). (Leila Megane) 35 lur.

B. 3405. Cywydd y Dilyw. Fy Olwen. (William Edwards) 15 lur.

DA. 387. Mentra Gwen. Yn iach i ti Cymru. (E William Edwards) 25 lur.

B. 3404. Molawd Cymru. Y Sipsi. (William Edwards) 15 lur.

DB. 456. (O Na Byddai 'n Haf o Hyd. (Evan Williams) 35 lur.

B. 2058. Y delyn aur. (Rhondda Welsh Glee Singers) 15 lur.

B. 2045. Hen Wlad fy Nhadau. March of the Men of Harlech. (Rhondda Welsh Glee Singers) 15 lur.

*Pladennou Gouezelek*

B. 3256. A 'Bhirlinn Bharrach. Fear a' Bhata. (Morag Macdonald) 15 lur.

B. 3253. An Airigh. Mhairi Dhubh's na hu'-o-ho !) (James-C. Mac Phee) 15 lur.

B. 4017. An Buachallin Ban. Cois an Ghrorthaidh. (Kathleen Roddy) 15 lur.

B. 4018. Einini a/ Seamuicin. Gheobhair A Chailin a/ Tair SE A Bhaile A Bhaile O 15 lur.

B. 3272. Jimmy, mo mhile Stor. Tùirne Mhàire. (Kathleen Roddy) 15 lur.

B. 4016. Na Connerys. (Kathleen Roddy) 15 lur.

B. 3267. Sliabh na Mhan. Tadhg a 'Dà Thadbh. (Kathleen Roddy) 15 lur.

B. 8361. Irish Story and Poems. An Fhuiséog agus a hàl a/ Maidin im Béara b/ Là Samhraidh c/ Gile mo Chroidhe 15 lur.

C. 2113. Let Erin Remember 25 lur.

C. 2192. Erin for Ever 25 lur.

B. 2548. Faithful Brown Cow. Job of Journeywork. (bagpipes) 15 lur.

B. 2549. Green Groves of Erin. Broom Reel and Frieze Breeches 15 lur.

B. 3819. (Soldiers' Song).



**Eul levr souezus**

Souezus evit gwir al levr a gomz an Ao. R. Morton Nance diwar e benn e niverenn miz kerzu ar gelaouenn gernevek *Kernow*. Kavet e voe gantañ, emezañ e lenndi Pensans. Al levr-se a voe moulet e 1866. Setu amañ e ano :

« *Liherieu hag Avieleu, or the Catholic Epistles and Gospels for the Day up to Ascension, translated for the first time into the Brehonec of Brittany ... with Illustrative Articles by Christoll Terrien and Charles Waring Saxton, D.D., Ch. Ch., Oxford* ».

Neuze ez eus traou skrivet e galleg hag e latin. Nemet, hervez an Ao. R. Morton Nance, lavaret e vefe emañ an daou oberour oc'h ober goap ac'hanomp.

Ano al levr ouspenn ne ziskuilh ket gwall vat ar pez a zo e-barz. Rak a-gevret gant an droidigez e rannyez Wened, e kaver unan all e brezoneg Kerne ha Leon, unan all e kembraeg, hag unan all e gouezeleg. Ar skrid gouezelek a zo lakaet en e lec'h a-wechou manaveg, hag a-wechou kerneveg (ar pennadou kernevek a voe savet gant ar pastor kembreat gouiziek Roperz Williams, an hini a embannas eur Geriadur Kernevek e 1864).

Hag anavezet eo al levr-se pe e oberourien e Breiz ? Ha gwelet eo bet biskoaz eur skouerenn anezañ gant hini pe hini eus hol lennerien ?

**Enklask diwar-benn ar c'helaouennou**

War bet kelaouenn e vez moulet pennadou brezo-

nek ? Setu aze eur goulenn a ziskouez beza aes-tre, hag a zo e gwirionez diaes-tre da respont.

Muioc'h ez eus anezo eget ma kreder peurvuia. Ne gredomp ket ez eus eun den o anavez holl. Ha koulskoude, dudius ha pouezus-meurbet e vefe d'imp gouzout ez-resis al lec'h dalc'het gant hor yez er skridou embannet a-vareadou.

Hervez a ouzomp, ar c'helaouennou o voula brezoneg e 1936 a zo ar re-mañ :

1. Kelaouennou e brezoneg penn-da-benn :

*Breiz*
*Dihunamb*
*Feiz ha Breiz*
*Feiz ha Breiz ar Vugale*
*Gwalarn.*

2. Kelaouennou gallek oc'h embann pennadou brezonek :

*Ar Falz*
*Breiz Atao*
*L'Anneau Celtique*
*Le Courrier du Finistère.*

Setu holl. Diglok-tre eo ar roll-mañ. Gwelet hon eus kelaouennou all, *Breizadig* hag *Ar Vuhez Kristen*, da skouer, hep konta *Kannadig*-ou meur a barrez, a oa brezoneg enno. Ne vezont ket kaset d'imp, avat, ha ne ouzomp ket hag embannet e vezont atao.

Goulenn a reomp eta digant hol lennerien hon harpa en eun *Enklask diwar-benn ar Brezoneg er C'helaouennou e 1936*.

Neb a anavez eur gelaouenn pe gelaouennou, brezoneg enno, embannet e 1936 (ezomm ebet da gomz eus ar re a zo maro), ouspenn ar re meneget er roll a-us, plijet gantañ respont ar goulennou-mañ :

1. Ano ar gelaouenn.

2. Yez pe yezou (brezoneg hepken ; brezoneg ha galleg ; galleg ha brezoneg a-wechou ; hag all. — respont ken resis ha ma c'heller diwar al lec'h roet d'hor yez er gelaouenn).

3. Doare ar brezoneg (unvan ; rannyezel ; hag all)

4. Chomlec'h ha priz ar c'houmanant (ken klok ha ma c'heller)

5. Aliester (sizuniek ; miziek ; hag all)

Eun dra vat e vefe kas d'imp eun niverenn eus ar gelaouenn, moulet e 1936. Pep kelou ouspenn a vo deut-mat, evel da skouer : pelec'h e vez lennet ar gelaouenn ar muia, pet lenner he deus, peseurt tud eo al lennerien, hag all.

Ezomm ebet lavarout e vo eur gounid evit an holl gelaouennou-se beza meneget en hon *Enklask*, an doare gwella evito marteze da greski niver o c'houmananterien.

Bennoz Doue en a-raok d'ar re a responto. Eur vad a raint da Vreiz ha d'ar brezoneg.

## “ GWALARN ” ha “ KANNADIG GWALARN ”

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

LIESSKRIVADURIOU GWALARN. — Follennou, liesskrivet, warno labouriou a zeskadurez diwar-benn ar brezoneg hag ar yezou keltiek. Embannet:

*Teñzor ar Gwenedeg*, gant Roparz Hemon (diviet)

Emeur oc'h embann :

*Geriadurig gallek-brezonek an Troiou-Lavar poblel*, gant Roparz Hemon (embannet betek al lizerenn « R »). Ar follennou embannet betek-hen a zo diviet. Bez' e tleer rakprena : 10 lur ar 5 kaier (10 follenn e pep kaier, talvoudegez 20 pajenn moulet).

LEVRIOU DIWEZA. — *Mentoniez*, gant C. L. Kerjean. Priz : 12 lur.

E gwerz e ti «Gwalarn » : *Geotenn ar Werc'hez*, gant J. Riou, mouladur kaer. Prix : 30 lur (al levrmañ n'eo ket embannet gant « Gwalarn »).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest Ar Merour : Y. Drézen

# GWALARN

HA

## KANNADIG GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener: Roparz Hemon

Priz: 30 lur ar bloaz (broiou estren: 35 lur)

Chomlec'h :

Journal de Gwalarn, Boîte Postale 75, BREST
(C.C. 96-38, RENNES)

## KANNADIG GWALARN

hepken

Priz : 15 lur ar bloaz (broiou estren : 20 lur)


Priz : 16 real


Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest